# GWALARN

## HA KANNADIG GWALARN

# ISTOR BURZUDUS HON TADOU

hervez
" Historia "
JAFREZ MENOE

Levrenn I

87
C'HOUEVRER 1936

# ISTOR BURZUDUS HON TADOU

hervez " Historia "
JAFREZ MENOE

-

berraet ha lakaet e
Brezoneg Eeun
gant Roparz Hemon

Levrenn I

## ROLL-GERIOU

*Abati*, abbaye. *Aerouant*, dragon. *Arem*, bronze. *Arriagon*, archidiacre. *Azeuli*, adorer. *Banvez*, banquet. *Bizier-krog*, crocs. *Bleizi*, loups. *Bouc'hal*, hache. *Brokus*, généreux. *Kala mae*, premier mai. *Kantved*, siècle. *Kelvez*, noisetier. *Kened*, beauté. *Kenyezoniez*, philologie comparée. *Kib*, coupe. *Kibella*, baigner. *Kleze*, épée. *Kompezenn*, plaine. *Kontamma*, empoisonner. *Koreenn*, courroie. *Kostezenn*, côte. *Kouer*, paysan. *Kounnar*, rage. *Krennamzer*, Moyen-Age. *Dervenn*, chêne. *Dilezel*, abandonner, *Diougan*, prophétie. *Donedigez*, venue. *Doueoniour*, théologien. *Emgleo*, accord. *Erer*, aigle. *Euzvil*, monstre. *Falc'hun*, faucon. *Freuza*, ravager. *Galia*, Gaule. *Gouezel*, Gaël. *Gouren*, lutter. *Gwerc'hez*, vierge. *Harlua*, exiler. *Harnez*, armure. *Hud*, magie. *Chatal*, bétail. *Leanez*, nonne. *Lennegez*, littérature. *Levrenn*, tome. *Lezvamm*, marâtre. *Lili*, lys. *Mammenn*, source. *Manati*, monastère. *Mesaer*, berger. *Miltir*, mille (distance). *Moal*, chauve. *Olifant*, ivoire. *Olivez*, olivier. *Pagan*, païen. *Reuz*, malheur. *Roazon*, Rennes. *Rouanez*, reine. *Rouantelez*, royaume. *Saez*, flèche. *Safar*, tapage. *Salver*, Sauveur. *Sked*, éclat. *Sklav*, esclave. *Skoed*, écu. *Skrapa*, ravir. *Senedour*, sénateur. *Sparfell*, épervier. *Spier*, espion. *Strollad*, légion. *Tourc'h*, verrat. *Trederenn*, tiers. *Truaj*, tribut. *Uhelidi*, nobles.

*-eier* : marque de pluriel.

## *RAKSKRID*

*— I —*

*Dindan an ano, « Istor Burzudus hon Tadou », e tisplegan amañ danvez pouezusa al levr brudet, « Historia Regum Britanniae », pe « Istor Roueed Vreiz », savet gant Jafrez Menoe.*

*Eur beleg kembreat e oa Jafrez, hag a veve wardro penn-kenta an 12-vet kantved. Savet e voe, war a gonter, gant e eontr Uc'htred, eskob Landav, e kreisteiz Kembre. Diwezatoc'h e voe graet arriagon Menoe (« Monmouth » e saozneg), tost ouz genou ar stêr Havren. Darn a lavar e voe anvet da eskob Sant Asaf er bloaz 1152. Darn all, e voe anvet da eskob Landav, nemet e varvas a-raok beza kemeret ar gador.*

*Skridou Jafrez a zo skrivet e latin. Ar re anavezeta anezo a zo eun droidigez eus diouganou Merzin, hag e « Historia Regum Britanniae » (a yeas diouganou Merzin da ober ar seizvet levr anezi ).*

*Ne ouzer ket pegoulz e voe savet an « Historia ». O veza m'eo kinniget da Roperz, kont Kerc'hloeo (« Gloucester » e saozneg), ha ma varvas hemañ e 1147, da gredi eo ne voe ket diwezatoc'h eget ar bloazse.*

## — II —

Levr Jafrez a gaver ennañ istor roueed Enez-Vreiz, « diwar Brud, kenta roue ar Vrezoned », emezañ, « betek Kadwallader mab Kadwallon ». Da lavarout eo, diwar an amzeriou kosa betek ar 7-vet kantved goude J. K.

Lavarout a ra Jafrez ouspenn n'eo ket gantañ e-unan eo bet savet al levr. Eun droidigez e vije diouz « eul levr koz-koz savet er yez vrezonek » bet roet d'ezañ gant Gaoter, arriagon Redec'hen. Al levr-se a vije bet degaset gant Gaoter « eus Breiz-Vihan » da Vreiz-Veur.

Diwar-benn ar Gaoter-se ne ouzer netra. Hervez tud 'zo e vije eur barz, « Walter Map », aozer oberou flemmus ha farsus.

## — III —

N'eus ket ezomm lenn pell levr Jafrez evit gwelout ez eus eur c'hemm bras etre e « Historia » hag ar gwir istor. Ha koulskoude, tremenet he deus da wir e-pad kantvedou.

Abred-tre ez eus bet tud, daoust da se, o kaout disfiziañs. Gerald Barri, a veve eun nebeut bloaveziou diwezatoc'h (hag a vo kavet darn eus e skridou troet gant Abherve war niverenn 49 Gwalarn) a ra eus istor Jafrez eun istor « burzudus » (ha na vir ket outañ da gemer meur a dra diouz an istor-se, e-mesk an traou « burzudusa », a zo kaeroc'h).

N'eus nemet en 19-vet kantved, evelkent, ma voe komprenet da vat ne oa eus labour Jafrez netra, pe tost netra, nemet eur bern kontadennou.



## — IV —

Eur wech diazezet an dra-mañ, ar goulenn all eo : petra eo ar c'hontadennou-se, ha pelec'h int bet kavet gant Jafrez ?

Diwar-benn istor ar Vrezoned, ez anavezomp skridou kosoc'h eget an « Historia »-mañ. Savet int e latin ivez. Setu amañ ar re benna anezo :

Unan a reer anezañ levr Nennius (ne oar den piou eo Nennius ) ; savet e vije bet en 9-vet kantved.

Eun eil eo al levr anvet bremañ « De excidio et conquestu Britanniae », ha lakaet war ano Gweltaz, a veve er 6-vet kantved.

Eun trivet eo « Istor an Iliz e-mesk an Angled », skrivet gant Bede (672-735).

Eur pevarvet eo an « Annales Cambriae », embannet gant J. Loth da heul e droidigez c'hallek ar « Mabinogion » (Paris, 1913, levrenn II, p. 370). Ar skridse a zo bet echuet, hep arvar, er bloaz 954 pe 955, ha n'eo ket bet kemmet abaoe.

Ar skridou savet er yez kembraek, evel m'o anavezomp, a zo bet skrivet pe eilskrivet diwezatoc'h eget levr Jafrez.

## — V —

Bremañ, ma lakaomp ar skridou latin anvet uheloc'h kichen-ha-kichen gant levr Jafrez, setu amañ ar pez a gavomp :

Darn eus an traou kontet gant Jafrez a zo kontet ivez gant Nennius, gant Gweltaz pe gant Bede, pe c'hoaz en « Annales ». (Peurliesa kontet en eun doare disheñvel).

Darn all eus an traou kontet gant Jafrez n'eus roud ebet anezo el levriou all.

Ma lakaomp levr Jafrez kichen-ha-kichen gant skridou kembraek ar Grennamzer, e kavomp ez eus er re-mañ ivez kalz traou kontet gant Jafrez, met alies en eun doare disheñvel.

— VI —

Evit gouizieien 'zo, sklaer eo ar respont :

1. Labour Jafrez a zo bet savet gantañ e-unan, ha n'eo ket evel ma lavar eun droidigez.

2. Kemeret en deus darn eus danvez e skrid e Nennius, Gweltaz ha Bede, o kemma tre pe dra hervez e blijadur.

3. An traou all a zo tarzet diwar e faltazi.

4. Ar skrivagnerien gembraek n'o deus graet nemet heulia Jafrez, a zo evel-se tad-meur al lennegez kembraek hag (evel ma lavaran amañ pelloc'h) tad-meur ar skridou gallek, saoznek, alamanek hag all, diwar-benn « danvez Breiz ».

Daoust ma 'z eus, hep an distera arvar, eun tamm gwirionez e kement-se, ret eo teurel evez.

— VII —

Da genta, al levr koz « savet er yez vrezonek », a vije bet roet gant Gaoter da Jafrez, n'eo bet miret gant den, eilskrivet gant den, gwelet gant den, nag a-raok na goude maro e zaou berc'henn.

N'heller ket eta toui ez eus bet anezañ.

Met n'heller ket toui n'eus ket bet anezañ kennebeut. N'eus netra diwirheñvel o kredi e vije deut eus Breiz-Vihan. Netra diwirheñvel o kredi e vije bet distrujet, evel ken lies a levriou.



Ha pa vije bet eus al levr brezonek koz-se, n'eus netra souezus ma vije bet anavezet gant e oberour pe e oberourien Nennius, Gweltaz, ha Bede, ha meur a hini all bremañ dianav. Netra souezus kennebeut ma vije disheñvel doare-displega ar c'hontadennou, hag a gemm atao hervez an dud hag an amzer, evel ma oar pep unan.

N'eo ket diwar ma kaver e levr Jafrez traou a gav d'imp ez int displeget evit ar wech kenta e c'hellomp dastum int bet faltaziet gantañ.

Hag en diwez, evit al lennegez kembraek, diskouezet eo bet madik a-walc'h gant J. Loth, dreist-holl e kentskrid ar « Mabinogion », ne c'hell ket lennegez Kembre beza deut en he fez, na tost, diouz « Historia Regum Britanniae ».

— VIII —

Ar re benna eus tud istor Jafrez a gaver e levriou kosoc'h eget e hini. N'eo ket gantañ eo bet faltaziet Brud, pe « Brutus », a zo meneget gant Nennius ; na Vortigern, a zo meneget gant Nennius ha Gweltaz ; nag Arzur, a zo meneget gant Nennius hag an « Annales Cambriae ». Mar deo gwir eo bet savet buhez latin Sant Gwenou e Breiz-Vihan e 1019, n'eo ket gantañ kennebeut eo bet faltaziet istor Konan Meriadeg.

Eun doare a zo ouspenn da zeski kalz diwar-benn istor Jafrez : kemer ar skrid latin ha studia piz pep linenn, pep ger, pep lizerenn anezañ. Ne gredan ket

ez eo bet graet al labour-se betek-hen. En enep, eun dra (souezus evit ar re n'anavezont ket ar « ouizieien ») am eus dizoloet en eur gempenn an oberennig-mañ : eus an dud a gomz diwar-benn Jafrez Menoe, n'eus koulz lavaret hini en dije taolet eur sell ouz e levr. Ne reont nemet eilskriva barnedigeziou hemañ pe hennez. Pe neuze ne ouzont ket lenn.

An anoiou tud ha lec'hiou dreist-holl a zigusfe meur a dra. Eur skouer hepken a gemerin, tennet diouz J. Loth (unan hag en deus da vihana lennet mat istor Jafrez, hag a gomz eus ar pez a oar), atao en e levr « Mabinogion » (levrenn II, p. 236) :

Ar stumm « Modred », roet gant Jafrez, evit ano niz Arzur a zo kernevek, pe vrezonek marteze en 12-vet ha 13-vet kantved. « Medrawt » eo ar stumm kembraek. E brezoneg an 9-vet kantved, e oa « Modrot ».

Perak e vije aet ar C'hembread Jafrez da glask eur stumm kernevek pe vrezonek, en eun amzer ma ne oa ket ano c'hoaz a genyezoniez keltiek ?

## — IX —

Dalc'homp soñj ivez en eun dra :

Studiet eo bet re alies an holl c'houlennou-mañ gant tud, Saozon, Germaned, Gallaoued, hag all, enno kalz a zispriz ha nebeut a garantez ouz ar Gelted.

Diskiant e vefe d'imp enebi ouz ar wirionez. Enebi ouz « o gwirionez » a c'hellomp, hag a dleomp, a gredan.



## — X —

Berr-ha-berr, setu amañ, evit gortoz, ar pez a zo fur lavarout :

1. « Istor Roueed Vreiz » a zo anezañ eun dastumad kontadennou, burzudus evit an darn vuia.

2. Kalz eus ar c'hontadennou-se (an holl marteze) a zo kosoc'h eget amzer Jafrez Menoe.

3. E levr a c'hell beza, evel ma lavar, eun droidigez diwar eul levr brezonek.

4. Mar deo eun droidigez, e c'hell beza bet adaozet gantañ, kemmet e doare pe zoare, berraet pe hiraet, trouc'het pe gresket, hep m'en dije lavaret ger ebet diwar-benn-se, hervez kustum an droourien hag an istorourien, gwechall koulz ha bremañ.

## — XI —

Troet en e bez, e rafe istor Jafrez eun 200 pajennad bennak eus « Gwalarn », pe vuioc'h.

Eur seurt troidigez n'eus ket ezomm anezi evit c'hoaz. Setu perak em eus berraet an darn vrasa eus ar pennadou, eeunet ha kemmet ar frazennou alies, o chom koulskoude tost a-walc'h, a gredan, ouz speред al levr. Pennadou 'zo n'em eus graet nemet displega dre vras ar pez a zo enno.

Labouret em eus war an droidigez saosnek embannet gant J. A. Giles (Lunden, 1891) en e levr « Six English (sic) Chronicles ».

Diaes-tre em eus kavet skriva an anoiou-tud hag an anoiou-lec'hiou. Evit darn anezo em eus kemeret ar stumm roet gant Jafrez, evit darn stumm ar brezoneg

*bremañ. Darn am eus brezonekaet, mat pe fall, muioc'h a c'hoant d'in, am eus aon, kaout eur ger sklaer ha brao eget eur ger reiz (ha n'oun ket gouiziek a-walc'h, n'eus forz penaos, da gavout).*

*Rannet al labour e daouzek levr. C'houec'h a zo moulet en niverenn-mañ. Ar c'houec'h all a vo moulet dizale.*

## — XII —

*Ne lavarin amañ nemet nebeut a dra diwar-benn talvoudegez labour Jafrez, peogwir e fell d'in studia ar goulenn-se en eul levr all diwezatoc'h.*

*E-keñver lennegez, ne dalvez ket kalz a dra drezañ e-unan.*

*E-keñver istor al lennegez, en enep, ez eo unan eus al levriou pouezusa skrivet er Grennamzer. Ken pouezus, ma n'heller kompren netra el lennegez vras savet e ken lies a yezou disheñvel diwar-benn Arzur, hep gouzout da vat ha da genta, petra a gaver ha petra na gaver ket en « Historia Regum Britanniae ».*

*Da gomprenn lennegez Kembre ez eo mat anaout al labour-mañ ivez.*

*D'imp-ni, Brezoned Breiz-Vihan, en diwez, bet kollet ganimp hol lennegez koz, ez eo unan eus al levriou a gavomp enno, marteze, eun nebeut bruzun diouti.*

*ROPARZ HEMON.*

*Notenn. — Er skrid-mañ « Breiz », pe « Enez-Vreiz » a zo Breiz-Veur. Eus hor bro-ni e reer « Breiz-Vihan ».*



# LEVR KENTA

### 1. *Al lizer da Roperz, kont Kerc'hloeo*

Edon war studiou niverus ha disheñvel, pa c'hoarvezas d'in en em gavout gant istor Roueed Vreiz. Ha me souezet o welout penaos, er skridou savet ken kaer diwar o fenn gant Gweltaz (1) ha Bede (2), ne lavared netra eus ar roueed-se a veve amañ a-raok Krist, nag eus Arzur, nag eus kalz a re all a zeuas goude maro hor Salver. Ha koulskoude, o oberou a dalveze beza brudet da viken. Ha meulet e vezent dre c'henou gant meur a zen, en eun doare plijustre, evel ma vijent bet skrivet.

Gant ar soñjou-se edon, pa voe kinniget d'in gant Gaoter, arriagon Redec'hen (3), anezañ eun den gouiziek-tre war istor ar broiou estren, eul levr kozkoz savet er yez vrezonek. Al levr-se a gonte flour hag hep trouc'h o oberou d'ezo holl, diwar Brud, kenta roue ar Vrezoned, betek Kadwallader mab Kadwallon.

War e c'houlenn eta, ha me diampart da gempenn brao va lavarou, e krogis da drei al levr-se e latin.

Ra vezo reizet hervez hoc'h aliou, c'houi, Roperz, kont Kerc'hloeo, ha ne vezo mui kredet ez eo frouez dister labour Jafrez Menoe, nemet oberenn an hini en deus bet Herri, roue hollvrudet Bro-Saoz, da dad.

### 2. *Poblou kenta Enez-Vreiz*

Breiz, an enezenn dispar, e Mor ar C'huz-Heol, etre Bro-C'hall hag Iwerzon, a zo d'ezi eiz kant

miltir a hed, ha daou c'hant a led. Enni e kaver stank atao kement tra a zo talvoudus d'an den. A bep seurt metalou a baot enni. Enni ez eus kompezennou bras o ment, ha torgennou mat d'ar gwella labour-douar, ken pinvidik ma roont frouez a veur a zoare. Kalz koadeier he deus, enno eun niver bras a loened gouez. Al loened-chatal a c'hell kemma o feuri war he geoteier, hag enni e kav ar gwenan bleuniou disheñvel d'ober mel. Ouz troad he meneziou uhel ez eus pradeier gwer plijus. Douret-mat eo ivez, enni lennou ha stêriou peskedus.

Ouspenn ar mor striz o skei war aod ar c'hreisteiz etrezek Bro-C'hall, ez eus enni teir stêr a zoare, evel teir brec'h oc'h en em astenn : an Davoez, an Havren, an Hemer (4). Drezo e kaser e-barz an enezenn marc'hadoureziou estren diouz pep bro. Kaeraet e oa gwechall gant eiz kêr war-nugent, darn bremañ diskaret da didud, darn en o sav c'hoaz.

Pemp pobl disheñvel a chom enni : Brezoned (5), Romaned (6), Saozon (7), Pikted (8) ha Skosed (9), ar Vrezoned o veza bet mistri a-raok ar re all war an holl enezenn eus eur mor d'egile, ken na voent kastizet gant an Neñv evit o fouge. Ma rankjont kila dirak ar Bikted hag ar Saozon. Met penaos, hag a belec'h e teujont amañ da genta, a chom da zisplega er pennadou da heul.

3 *da* 15

*Jafrez a gont amañ penaos Brud, eur pennrener eus gwad Aeneas, goude redek dre veur a vro eus Europa, a zeu da Enez Vreiz.*



16. *Albion rannet etre Brud ha Korine*

An enezenn a veze graet anezi Albion (10) neuze. Gant ramzed hepken e oa poblet. Daoust da se, Brud hag e dud a savas c'hoant bras d'ezo chom eno. Tremen a rejont eta dre an holl rannvroiou. Ma rankas ar ramzed tec'hout e toullou ar meneziou. Ar Vrezoned a rannas ar vro etrezo. Ha neuze gounit an douar ha sevel tiez. Brud a roas d'an enezenn an ano a Vreiz, hervez e ano (11).

Korine (unan eus renerien ar Vrezoned), da ober evel e bennrener, a anvas an darn eus an enezenn a voe roet d'ezañ Kerne, hervez e ano (12). Ha daoust ma c'helle dibab e rannvro a-raok holl ar re all, e karas gwell kemer houmañ. Rak eur blijadur e oa d'ezañ en em ganna gant ar ramzed, a oa stankoc'h eno eget e nep rannvro all (13).

E-mesk ar re-mañ e oa eun euzvil kasaus, diouz e ano Gwemagod. E vent a oa daouzek ilinad, ha ken kreñv oa ma torre eun dervenn en eun taol e-giz eur brankig kelvez. Eun deiz ma edo Brud oc'h ober eur gouel bras en enor d'an doueed, setu Gwemagod o tont, gantañ ugent ramz all, hag o koueza war ar Vrezoned, o laza eur c'halz diouto. Met ar Vrezoned, o veza en em vodet, a ziskaras an holl ramzed hag a lamas ar vuhez diganto, nemet Gwemagod. Gourc'hemennet e oa bet gant Brud mirout hemañ d'en em ganna dirazañ gant Korine.

Korine, pa glevas, ne voe ken evit padout gant al levenez. Hag o teurel e armou, ez eas da c'houren gant ar ramz. En em starda ken kreñv a rejont da genta ma n'helle mui an eil nag egile tenna e alan. Gwemagod, koulskoude, o kregi er Brezon gant e

holl nerz, a dorras teir c'hostezenn d'ezañ, unan en tu kleiz ha diou en tu dehou. Korine, droug ruz ennañ, a zastumas e nerz d'e dro, hag o samma ar ramz war e ziouskoaz, e redas gantañ, ken buan ha ma c'hellas, betek an aod tosta, hag o pignat war benn eur roc'h uhel, e taolas an euzvil gouez er mor. Ar ramz, o koueza, a voe roget e gorf e tammou gant begou lemm ar reier, hag e ruzias an houlennou gant e wad. Setu perak e vez graet hizio c'hoaz « Lamm Gwemagod » eus al lec'h-se.

17. *Savidigez Lunden gant Brud war ar stêr Davoez*

Brud a fellas d'ezañ sevel eur gêr vras. Hag heñ ha mont dre ar vro, o klask eul lec'h dereat. O tont d'ar stêr Davoez, e hedas ar ribl anezi, ken na gavas ar pez a glaske.

Eur gêr a savas eno eta. Diwezatoc'h, Luz, breur Kaswallon, an hini a vrezelas ouz Kaesar, o kemer ar rouantelez, a lakaas sevel mogeriou meur ha touriou kaer en-dro d'ar gêr-se, hag a c'hourc'hemennas envel anezi Kerluz, diouz e ano (14).

## EIL LEVR

1. *Goude maro Brud, e dri mab a gemer ar rouantelez*

Tri mab brudet en doa Brud, o anoiou Lokrin, Albanac'ht ha Kamber.

Pa varvas o zad diganto, er pevarvet bloaz warnugent goude e zonedigez, e zouara a rejont er gêr en doa savet. Neuze, o veza rannet rouantelez Enez-



Vreiz etrezo, ez eas pep unan d'e rannvro. Lokrin, an hena, a voe roet d'ezañ kreiz an enezenn, anvet goude, diouz e ano, Loeger (15). Da Gamber e voe roet ar vro en tu-hont d'ar stêr Havren, bremañ anvet Kembre. Albanac'ht, ar breur yaouanka, en devoe ar vro a anvas Alban, bremañ Bro-Skos (16).

Eur peoc'h bras a renas betek an deiz ma teuas Humber, roue an Hunned (17), da Alban, hag o veza lazet Albanac'ht en eun emgann, e lakaas e bobl d'an tec'h.

2. *Lokrin, goude trec'hi Humber, a gouez e karantez Estrildis*

O klevout ar c'helou, Lokrin hag e vreur Kamber a gerzas gant holl armead ar rouantelez etrezek roue an Hunned, e-kichen ar stêr anvet bremañ Hemer. Hag eno en em ganna ha trec'hi anezañ. Humber, o tec'hout betek ar stêr, a veuzas enni.

Lokrin a roas holl vadou an enebourien d'e wazed, nemet an aour hag an arc'hant a gavas war al listri, ha teir flac'h eus ar c'hoanta, bet degaset gant Humber. Unan a oa merc'h eur roue. Estrildis oa hec'h ano. Diaes e vije kavout eur plac'h koantoc'h egeti. Nag an olifant nag an erc'h nevez, nag al lili ne oant par da wennded he c'hroc'hen. Lokrin, leun a garantez ouz he gwelout, en dije karet he c'hemer da bried.

3. *Korine a sav droug ennañ*

War se, droug a savas e Korine. Rak touet en doa Lokrin dimezi gant e verc'h, Gwendolen.

Ha Korine ha mont da gaout Lokrin dioustu.

« Setu amañ penaos oun paeet ganit », emezañ, o lakaat e vouc'hal-emgann da drei en e zourn dehou, « evit an holl c'houliou am eus paket o vrezeli evit da dad ! Disprizout a fell d'it va merc'h, hag en em saotra dre gemer eun estrenez da bried ? Keit ha ma chomo eun tamm nerz en dourn dehou-mañ, ne c'houzañvin ket eur seurt dizenor ».

Hag e heje e vouc'hal evel m'en dije bet c'hoant skei gant ar roue. Ma rankas o mignoned dont etrezo. Lakaet e voe Korine da ober peoc'h. Met ret e voe da Lokrin mirout ar ger en doa roet.

### 4. *Lokrin a zimez gant Gwendolen*

Lokrin a zimezas eta gant Gwendolen, merc'h Korine. Met ne voe ket evit ankounac'haat Estrildis.

Gwendolen a c'hanas eur mab, a voe anvet Madan, ha kaset da veza savet gant e dad-koz.

### 5. *Lokrin a zo lazet*

Met gant an amzer, pa voe maro Korine, Lokrin a gasas Gwendolen kuit hag a lakaas Estrildis da rouanez en he lec'h. Gwendolen, kounnaret-dreist neuze, a yeas da Gerne. Hag eno boda holl wazed ar vro-se, ha sevel mesk ha dizurz a-enep Lokrin.

Eun emgann a darzas en diwez. Lazet e voe Lokrin gant eur saez. Goude e varo e renas Gwendolen war ar rouantelez a-bez. Gwir verc'h d'he zad, e lakaas teurel Estrildis hag he merc'h Havren er stêr a zo anvet Havren bremañ. Hag e lakaas embann dre holl Enez-Vreiz, e vije roet d'ar stêr ano ar plac'h, evit ma vije dalc'het soñj anezi hag eus dislealded he fried.



### 6 *da* 10. — *Kenta roueed Vreiz*

Gwendolen a renas pemzek vloaz goude maro Lokrin, ha neuze lezel ar rouantelez gant he mab Madan, a oa o paouez dont d'e oad.

Daou vab en doe Madan : Memprig ha Malim, hag a savas tabut etrezo, kerkent ha ma varvas o zad, da gaout ar rouantelez. Memprig, bet lazet gantañ e vreur dre drubarderez, a renas war an holl enezenn, o waska anezi kement ma lezas a-boan eun den a wad uhel beo enni, o wallgas kement hini a c'hellje kemer e lec'h, hag o kasaat e holl gerent. En diwez, eun deiz ma edo o chaseal, o pellaat diouz e dud, ez eas en eun draonienn. Hag eno ec'h en em gavas e-kreiz eur bern bleizi naoniek. Hag e voe debret ganto en eun doare spontus.

Evrog, e vab, eun den kaer ha nerzus-dreist, a renas daou-ugent vloaz. Mont a reas da C'halia gant listri, o laza an dud hag o freuza ar c'hêriou. Evelse e teuas pinvidik. Gantañ e voe savet Kerevrog (18) en tu all d'ar stêr Hemer. Ugent mab ha tregont merc'h a voe d'ezañ.

Ar mab hena, Brud Skoed-Glas, a renas daouzek vloaz. Ha d'e heul e teuas e vab Liouelez, eur rener peoc'hus ha fur, an hini a savas Kerliouelez (19).

Hudibras a zeuas goude, hag a savas Kergent, Kerwent ha Menez-Paladur (20). Eno eun erer a gomzas, tra m'edod o sevel mogeriou ar gêr-se. Ha displeget em bije e gomzou, m'em bije kredet e oa ken gwir hag an traou all a gaver en istor-mañ.

Bleizud, mab Hudibras, a savas Kervazon (21), hag a reas eno kibellec'hiou dour tomm evit an holl. Eun den lemm-tre a spered e oa ar priñs-se, ha ken-

teliet e voe gantañ ar skiantou hud en e rouantelez. Mont a reas betek klask nijal uhel en aer gant diou askell en doa kempennet. Koueza a reas, ha freuzet e voe e gorf e tammou.

11. *Lir, mab Bleizud, a rann e rouantelez etre e verc'hed*

Lir (22), e vab, a savas war ar gador-roue, hag a renas e rouantelez gant furnez e-pad tri-ugent vloaz. Sevel a reas Kerlir (23).

Ne oa ket a vab d'ezañ, nemet teir merc'h en doa : Goronilla, Ragao ha Kordelia. Karet-dreist e oant gantañ o-zeir. Nemet Kordelia, an hini yaouanka, a gare dreist d'ar re all.

Hag heñ deut war an oad, e fellas d'ezañ ranna ar rouantelez etre e verc'hed, ha rei d'ezo priedou gouest da ren a-unan ganto war ar vro. Met da c'houzout pehini a dlee kaout ar rann wella, ez eas d'o c'haout, pep hini d'he zro, ha goulenn outo piou a gare anezañ ar muia.

An hena, Goronilla, a respontas :

« Toui a ran dre an Neñv e karan ac'hanout gwelloc'h eget va ene ».

Eme an tad :

« Peogwir e karez eun den koz eveldoun gwelloc'h eget da vuhez, dimezi a ri, va merc'h, gant an neb a blijo d'it, ha d'it e voe roet ouspenn eun drederenn eus ar rouantelez ».

Neuze, Ragao, an eil merc'h, hervez skouer he c'hoar, a douas :

« Ne c'hellan ket komz en eun doare all : karout a ran va zad dreist da gement a zo beo ».



An tad, o kredi, a lavaras d'ezi evel d'he c'hoar hena.

Kordelia, ar c'hoar yaouanka, koulskoude, o welout pegen aes e oa bet touellet he zad gant komzou melus he c'hoarezed, a respontas disheñvel.

« Va zad », emezi, « daoust hag e c'hell eur verc'h karout he zad muioc'h eget ma tle e garout ? Atao em eus da garet, ha netra ken ».

An tad, kounnaret-ruz, a respontas kerkent :

« Peogwir e tisprizez ac'hanoun em c'hozni, peogwir ne gredez ket e talvezan ar garantez a zo douget d'in gant da c'hoarezed, heñvel e fell d'in ober d'it. Rann ebet eus va rouantelez n'az pezo. Ne lavaran ket n'out ket va merc'h koulskoude. Eur pried a roin d'it eta, eun estren bennak, ma 'z eus kavet unan ».

Hag hep gortoz pelloc'h, e roas d'e ziou verc'h all dug Kerne ha dug Alban da bried, ha, pa vije maro, bep a hanter eus Enez-Vreiz.

War-dro an amzer-se, roue ar Franked, o veza klevet pegen koant e oa Kordelia, a gasas kannaded da Lir da c'houlenn dimezi ganti. Lir, droug ennañ c'hoaz, a respontas :

« Rei va merc'h a rin. Met nag arc'hant na douar ne daio ganti ».

Roue ar Franked, hag heñ leun a garantez ouz ar plac'h, a gemennas da Lir e oa gantañ arc'hant ha douarou a-walc'h, ha n'en doa c'hoant da gaout netra nemet e verc'h, da rei bugale d'ezañ.

Graet e voe emgleo en diwez. Kordelia a yeas da C'halia hag a zimezas gant ar roue.

12. *An diou c'hoar hena a zo dianaoudek e-keñver o zad*

Eur pennad hir war lerc'h se, pa voe aet Lir gwan ha klañv gant ar gozni, e savas an daou zug en e enep, hag e lamjont digantañ ar galloud hag ar rouantelez. Dug Alban a asantas koulskoude mirout e dad-kaer en e di, ha rei d'ezañ tri-ugent soudard da ober war e dro.

A-benn daou vloaz, Goronilla, ar verc'h a oa dimezet da zug Alban, o kavout diaes beva kement a dud, a c'hourc'hemennas lezel tregont soudard hepken gant he zad. Ha Lir, kounnaret, da vont diouz Alban da Gerne, da chom gant an dug, pried Ragao, e eil merc'h.

Eno e voe degemeret gant enor. Ne oa ket tremenet bloaz, koulskoude, ma savas tabut etre servijerien Lir ha servijerien an dug. Ma lavaras Ragao d'he zad kas kuit e holl soudarded, nemet pemp.

Ne voe ket Lir evit gouzañv seurt dispriz. Hag heñ ha mont da di he c'hoar hena adarre, o soñjal he dije truez ouz he stad. Met Goronilla a douas ne oa ket evit degemer he zad, nemet kas kuit a raje e holl vevelien ; o lavarout e oa a-walc'h d'ezañ kaout eur mevel hepken, hag o tamall d'ezañ e fouge, koz ha paour evel ma oa.

Ret e voe d'ezañ plega en diwez. Met c'hoant a zeuas d'ezañ mont en tu all d'ar mor da gaout e verc'h yaouankña, hep kalz a spi koulskoude da veza deut mat ganti. Skuiz eta o veza gwallgaset, e pignas war eul lestr da vont da C'halia.

Edo e verc'h e Karitia (24): Hag eno e tegouezas. Chom a reas da c'hortoz dirak kêr, tra ma kase eur



c'hannad da zisplega d'ezi e reuz ha d'he fedi da harpa he zad, ken izel e oa kouezet. Kordelia, souezet-holl, a ouelas dourek hag a c'houlennas dre he daerou pet mevel a oa gant he zad.

« Unan hepken », a respontas ar c'hannad.

Kordelia a gemeras arc'hant neuze, hag a roas anezañ d'ar c'hannad, o kemenn d'ezañ kas he zad d'eur gêr all.

« Hag eno », emezi, « lakait an dud da gredi ez eo klañv, kibellit anezañ ha roit d'ezañ boued ha dilhad ».

Gourc'hemenn a reas ouspenn dastum daou-ugent soudard gwisket kempenn da vont da heul he zad.

« Pa vo prest pep tra », emezi en diwez, « ra gaso kelou d'am pried ha d'in-me emañ o tont ».

Hag evel-se e voe graet.

13 ha 14. *Lir a zo roet e rouantelez en-dro d'ezañ*

Kerkent e kemennas Lir d'e vab-kaer ha d'e verc'h penaos e oa bet harluet gant e vibien-gaer all, ha penaos e teue d'o c'haout evit adgounit e rouantelez. Hag i, ganto o ofiserien veur hag holl dud uhel ar vro, da vont d'e zegemer gant enor, ha d'e lakaat e penn Galia, o c'hortoz m'en dije adkavet e c'halloud war Enez-Vreiz.

E-keit-se e kased ofiserien da sevel eun arme dre C'halia a-bez. Pa voe savet, e tistroas Lir da Enez-Vreiz gant e vab-kaer hag e verc'h. Hag eno ober brezel ouz ar re all ha trec'hi anezo.

Lakaet da roue adarre, e varvas Lir tri bloaz goude. Roue ar Franked a varvas ivez. Gant Kordelia e voe lezet karg ar rouantelez.

## 15. *Kordelia en em laz. Morgan a zo lazet gant Kuneza*

E-pad pemp bloaz e renas Kordelia e peoc'h goude se. Neuze e voe klasket trouz outi gant daou vab he c'hoarezed, paotred kalonek o-daou, anvet Morgan ha Kuneza.

Hag i droug enno o welout Enez-Vreiz dindan c'halloud eur vaouez, e tastumjont soudarded da sevel en hec'h enep. Freuza he douarou a rejont, hag en diwez paka ha prizonia anezi. Gant ar glac'har da veza kollet he rouantelez, en em laza a reas.

Rannet e voe an enezenn etre an daou genderv. A-benn daou vloaz, Morgan, broudet gant e guzulierien, a gerzas dre vro Guneza gant eun arme, o leski pep tra dirazañ. Met trec'het e voe d'e dro gant Kuneza, ha lazet en eur gêr a Gembre, a zougas diwar neuze e ano.

## 16. *Warlerc'hidi Guneza*

Da heul Kuneza e renas : Riwallon, Gurgust, Sisilt, Yago, Kenvarc'h, Gorbogud. Daou vab a oa da hemañ, Ferreks ha Porreks.

Pa voe deut koz o zad, e voe tabut etrezo da c'houzout pehini a vije roue war e lerc'h. Porreks, an hini a oa d'ezañ ar brasa c'hoant da ren, a lazas e vreur Ferreks en eun emgann. Pa glevas o mamm, Gwiden, e oa maro he mab, e tarzas en he c'halon eur gasoni dreist ouz ar mab chomet beo. Rak karout he doa graet Ferreks muioc'h eget Porreks, he ne oa mui evit padout gant ar gounnar. Eun dro ma edo Porreks o kousket, e kouezas warnañ gant he mitizien, ha terri e gorf e tammou.



Diwar neuze e voe gwasket Enez-Vreiz gant eur brezel hir e-barz ar vro, pemp roue oc'h en em daga dibaouez kenetrezo.

## 17. *Donwall Moal-Mut*

En diwez e savas eur paotr yaouank kalonek Donwall Moal-Mut, mab Kloten, roue Kerne (25). A-boan ma oa maro e dad, ma reas brezel ouz Imner, roue Loeger, ha ma lazas anezañ en eun emgann. War se, roueed Kembre hag Alban en em unanas da vont e bro Donwall gant o armeou ha da zistruja pep tra dirazo. Donwall a gerzas etrezek enno, gantañ tregont mil den, hag a stagas d'en em ganna ganto. Tremenet tost oa an devez, ha n'edo hini ebet e doare da c'hounit c'hoaz. Ha Donwall ha kemer c'houec'h kant eus e wella soudarded, ha gourc'hemenn d'ezo gwiska harneziou an enebourien lazet. Heñ e-unan, o teurel e harnez, a reas evelto. Er c'hiz-se e redjont betek an enebourien, evel ma vijent bet darn anezo. Tostaat a rejont d'al lec'h ma edo roueed Kembre hag Alban. Ha neuze lammat warno, hag o laza, gant kalz a re all. Donwall, aon d'ezañ na zeuje e soudarded da goueza warnañ hag ar re a oa gwisket eveltañ, ouz o c'hemer evit enebourien, a yeas en-dro buan gant e dud da gemma o harneziou adarre. Hag o vont d'ar stourm eur wech c'hoaz, ne voent ket pell o c'hounit an trec'h.

Pa voe mestr war an enezenn a-bez, e lakaas ober eur gurunenn aour, hag e roas d'ar rouantelez e sked a wechall. Heñ eo a roas d'ar Vrezoned al lezennou anvet lezennou Moel-Mut, a zo brudet hizio c'hoaz e-mesk ar Saozon.

## TRIVET LEVR

1 *da* 11. *Brennos*

*En darn-mañ eus e levr, e kont Jafrez istor Brennos (roue Breiz, emezañ) ha kemeridigez Roma gantañ. Ne dalvez ket kalz ar boan trei ar pennadou-se, warno liou ar faltazi muioc'h c'hoaz eget ar pennadou all, ha liou keltiek ebet d'ezo ouspenn.*

12 *da* 16. *Diskennidi Vrennos*

*Nebeut a zo da denna ivez diouz ar pennadou da heul, nebeut o tougen merk ar Gelted. Plijadurus eo koulskoude lenn,*

1. *Penaos, hervez Jafrez, e voe poblet Iwerzon :*

En amzer-se, tra m'edo Gourgant Baro-Tourc'h, mab Brennos, o tont d'ar gêr, goude beza gounezet an Inizi Orc'h (26), e kavas tregont lestr leun a wazed hag a verc'hed. Hag heñ ha goulenn perak edont eno. O rener, anvet Partholoim, a dostaas outañ gant doujañs, o lavarout d'ezañ e oa bet harluet diouz Bro-Spagn, hag e oa oc'h ober tro ar moriou-se o klask eul lec'h da chom ennañ. E bedi a reas da rei d'ezañ eur rann vihan a Enez-Vreiz, evit ma c'helljent diskuiza goude o beajou hir. Rak bloaz hanter a oa tremenet abaoe m'en doa ranket mont diouz e vro, ha war vor e oant bet an holl amzer. O klevout e teuent a Vro-Spagn, hag e oant anvet Barklidi, Gourgant Baro-Tourc'h a aotreas d'ezo o goulenn, hag a gasas tud ganto da Iwerzon, a oa dibobl-krenn neuze, hag a verkas eun dachennad-douar d'ezo eno. Hag eno



e kreskas o niver. Ma 'z eo bet perc'hennet an enezenn-se ganto abaoe (27).

2. *Penaos e voe en Enez-Vreiz, eur roue, Morvid :*

Hag a vije bet eur rener eus ar wella, nemet krizdreist e oa. Kement ma ne drueze ouz den pa veze droug ennañ, ha m'hen laze ma kave eun arm bennak en e gichen. Kaer e oa da welout, brokus-tre, ha ken kreñv ma n'en doa ket e bar en holl rouantelez.

En e amzer eur roue a zegouezas en hanternoz an enezenn, gant eun armead vras. Hag heñ krog da zistruja ar vro. Morvid, koulskoude, war e lerc'h e holl wazed, a gerzas en e enep hag en em gannas gantañ. Ober a reas e-unan muioc'h en emgann eget an darn vrasa eus e arme. Hag, aet an trec'h diouz e du, ne lezas ar vuhez gant hini ebet eus an enebourien. Gourc'hemenn a reas degas anezo dirazañ, hini dre hini, d'ezañ da gemer e blijadur ouz o gwelout lakaet d'ar maro. Pa voe skuiz gant an dra-se, e c'hourc'hemennas o diskroc'hena hag o leski beo.

Eun dra bennak a c'hoarvezas evelkent, hag a lakaas harz d'e grizderiou. Dont a reas eus aodou Iwerzon eun euzvil spontus, ha na rae nemet debri an dud a dro-war-dro. Morvid, kerkent ha ma klevas, a yeas e-unan-penn da stourm ouz an euzvil. Pa ne chomas mui gant ar roue netra da deurel ouz al loen, hemañ, o tigeri bras e c'henou, a lonkas anezañ evel eur peskig bihan.

17. *Elidur*

Ar roue Arzgal ne rae nemet klask izelaat an dud a wad uhel ha rei enoriou d'an dud dister. Gwaska

a rae an dud pinvidik, ha dastum teñzoriou bras evel-se d'ezañ e-unan. Met an uhelidi, en diwez, a savas en e enep, hag a ziskaras anezañ.

Elidur, e vreur, a voe lakaet da roue. « Elidur an Druez » eo bet anvet. Ha setu amañ perak :

Pemp bloaz goude, aet e oa en eur c'hoad da chaseal, pa en em gavas gant e vreur, a oa bet diskaret. Hemañ en doa graet abaoe tro meur a rouantelez, o klask harp da adc'hounit ar pez en doa kollet, hep dont a-benn koulskoude. Bremañ, pa n'helle mui gouzañv e baourentez, e oa distroet da Enez-Vreiz, e spi da gavout ar re a oa bet e vignoned gwechall.

Elidur, ha na oa ket e gortoz anezañ, oc'h ankounac'haat pep droug, a redas etrezek ennañ hag a stardas anezañ etre e zivrec'h. Kas a reas e vreur gantañ da Alklud (28), hag e guzat a reas eno en e gambr-wele.

War se e reas an neuz da veza klañv, hag e kasas kannaded dre ar vro, da gemenn d'an dud uhela dont d'e welout. Pa voent deut, e reas d'ezo mont, unan hag unan, en e gambr, sioul ha didrouz, gant aon, emezañ, na vije torret e benn gant o safar, ma teujent holl war eun dro. Hag i da senti, hep soñjal e netra.

Lakaet e oa bet mevelien gant Elidur, koulskoude, e-kichen an nor, ha gourc'hemennet d'ezo kregi en uhelidi dre ma 'z aent e-barz, ha trouc'ha o fenn diouto, nemet plega a rajent da anavezout Arzgal da roue. Plega a rejont holl.

Elidur a gasas neuze e vreur Arzgal da Gerevrog. Hag eno, o tenna ar gurunenn diwar e benn, e lakaas anezi war benn e vreur.

Dek vloaz e renas Arzgal goude se, o tigoll pep



unan diouz pep gaou en doa graet a-raok, o lezel gant pep den pez a oa d'ezañ, leal hag eeun e-keñver an holl.

18 *da* 20.

*Konta a ra Jafrez amañ penaos, goude maro Arzgal, e sav Elidur war ar gador-roue eun eil gwech ; penaos ez eo diskaret ha prizoniet gant e vreur Peredur ; ha war-lerc'h maro hemañ, lakaet da roue evit an teirvet gwech.*

*Tri roue ha tregont a ren goude Elidur. Hag evel-se e teuer betek an amzer ma laka ar Romaned kenta o zreid en Enez-Vreiz, gant Julius Kaesar. Kaswallon, eme Jafrez, a oa neuze roue, da heul e vreur Luz, an hini a savas Kerluz (gwelout notenn* 14).

## PEVARVET LEVR

*Netra a bouez evidomp el levr-mañ. Konta a ra Jafrez donedigez Julius Kaesar (er bloaz* 55 *hag er bloaz* 54 *a-raok J. K.), neuze donedigez ar Romaned dindan Klaudius, er bloaz* 43 *goude J. K., hag astennidigez galloud Roma war an enezenn. N'eus ket ezomm da lavarout ez eo pell-bras kement a lavar diouz ar gwir istor, hag ouspenn enoeüs a-walc'h da lenn. E penn diweza al levr-mañ e lavar ez eo d'an amzer-se e voe gounezet ar Vrezoned d'ar feiz kristen.*

1 *da* 8

*Kenderc'hel a ra Jafrez amañ gant istor Enez-Vreiz dindan ar Romaned. Koll amzer e vefe trei pe zoken rei eun diverradur eus ar pennadou-mañ. Gwelloc'h tremen dioustu da istor daou zen hollvrudet e-mesk ar Vrezoned : Maksen* (29) *ha Konan Meriadeg* (30).

9. *Goulenn a reer digant Maksen beza roue Breiz*

Ar roue Oktavius, o veza deut koz, a c'houlennas ouz e guzulierien pehini eus e gerent a garjent gwelout o tont da roue war e lerc'h. Rak ne oa mab ebet d'ezañ. N'en doa nemet eur verc'h.

Darn a alias d'ezañ eta rei e verc'h hag ar rouantelez d'eur Roman a renk uhel, evit suraat ar peoc'h. Darn a gave d'ezo e vije mat lezel ar gador-roue gant Konan Meriadeg, e niz. Edont o varn an holl draou-se pa zegouezas Karadeg, dug Kerne. Hemañ a c'houlennas ma vije pedet Maksen ar Senedour da zont da Vreiz, ha ma vije roet d'ezañ ar verc'h hag ar rouantelez. Rak tad Maksen, emezañ, a oa Lewelen, eur Breizad, hag e vamm eur Romanez, a wad roueel o-daou.

Displijet e voe Konan Meriadeg o klevout se. Kaset e voe eur c'hannad da Roma, evelkent, da gaout Maksen.

10. *Maksen o tont da Enez-Vreiz, a nac'h en em ganna gant Konan*

Maksen a asantas d'ar c'hinnig a voe graet d'ezañ,



hag a gemeras penn e hent etrezek Enez-Vreiz, o trec'hi kêriou ar Franked (31) en eur dremen, hag o tastum evel-se aour hag arc'hant, teñzoriou, hag o tastum ouspenn gwazed da zont gantañ. Neuze e pignas war eul lestr hag e tegouezas e Porz-Hamo (32).

Pa glevas Oktavius ar roue e oa deut kement a dud, e voe souezet-holl. O kredi e oant enebourien, e c'halvas e niz Konan, ha gourc'hemenn d'ezañ mont da stourm outo gant holl armead ar rouantelez. Konan a gerzas eta etrezek Porz-Hamo. Maksen, en doa savet e gamp eno, a voe nec'het-bras ha ne ouie mui petra ober.

Goulenn a reas kuzul, ha setu amañ ar pez a voe lavaret d'ezañ :

« Lakaomp ar bobl da gredi e teuomp da gaout Oktavius evel kannaded hepken ».

Hag i da gas etrezek Konan daouzek den koz, gwenn o bleo, dreist d'ar re all dre o furnez hag o renk, ganto brankou olivez en o dourn dehou. Diskleria a rejont e oa deut Maksen evel kannad impalaered Roma.

« Perak neuze », eme Gonan, « ez eus kemend-all a dud war e dro ? ».

« Peogwir », a voe respontet, « ne vefe ket dereat d'eun den meur eveltañ beaji evel eun den paour. Hag ivez, bez' en deus kalz enebourien, hag e rank kaout soudarded d'e zifenn. E peoc'h emañ o tont, hag ar peoc'h a fell d'ezañ kaout ».

Karadeg, dug Kerne, ha re all c'hoaz, a gomzas neuze a-du gant ar gannaded. Ma rankas Konan, daoust d'ezañ e-unan, chom hep ober brezel ha kas Maksen da Gerluz betek ar roue.

## 11. *Rouantelez Enez-Vreiz a zo roet da Vaksen*

Pa zegouezas Maksen dirak Oktavius, Karadeg a bedas ar roue da lezel gantañ ar rouantelez ha da rei d'ezañ e verc'h da bried.

Hag a voe graet.

Konan Meriadeg, o welout kement-se, a yeas e kounnar, hag a dec'has da Alban da sevel eun arme evit diaeza Maksen. E-pad eur pennad mat e voe brezel etre an daou-se, pep unan o veza trec'h ha trec'het tro-ha-tro. Betek ma teuas a-benn o mignoned d'o lakaat d'ober emgleo en diwez.

## 12. *Maksen a zo trec'het Arvorigiz gantañ*

Pemp bloaz goude se, Maksen a zastumas eun niver bras a listri, hag ivez holl soudarded Enez-Vreiz. Rak ne oa ket a-walc'h d'ezañ e rouantelez. C'hoant en doa da gaout Galia ouspenn.

Lakaat da ouel a reas eta ha mont da Arvorig, a zo bet anvet Breiz abaoe. Ar C'halianed a oa o chom eno, o roue Imbalt en o fenn, a glaskas enebi outañ. Met lakaet e voent d'an tec'h, ha pemzek mil anezo a voe lazet.

War se Maksen, laouen, a lavaras da Gonan :

« Arabat d'it kaout keuz da veza lezet Enez-Vreiz ganin. Rak kement ac'h eus kollet a vo adkavet ganit er vro-mañ. Va menoz eo rei d'it ar rouantelez-mañ. Eur Vreiz nevez e vo, a vo poblet gant hor c'henvroiz-ni, eur wech m'hor bo kaset kuit an dud a chom enni bremañ. An douar a ro kalz a ed, ar stêriou kalz a besked, ha kaer-dreist eo ar c'hoadeier. N'eus bro ebet plijusoc'h, me 'gred ».



Konan a drugarekaas Maksen war se, hag a lavaras chom leal en e geñver atao (33).

## 13. *Maksen a gemer Roazon*

Goude se, kerzout a rejont betek Roazon (34), a voe kemeret en deiz-se. Rak kêriz, o klevout pegen kalonek e oa ar Vrezoned, ha peseurt lazadeg o doa graet, a dec'has buan-ha-buan, o lezel o gwragez hag o bugale war o lerc'h. Tud ar c'hêriou all a reas evelto. En doare ma voe aes d'ar Vrezoned mont war-raok. E kement lec'h ma 'z aent, lazet e veze ganto ar re a chome eus ar wazed. Nemet ouz ar merc'hed ne veze ket graet a zroug.

## 14. *Maksen a zeu da veza mestr war C'halia ha Germania*

Eun arme vras a voe savet gant Maksen da berc'henna Galia a-bez. A-raok, koulskoude, e c'hourc'hemennas lakaat kant mil den a Enez-Vreiz da zont da Vreiz-Vihan, ha tregont mil soudard ouspenn d'o difenn. Kerkent ha ma voent deut e voent skignet gantañ dre holl rannvroiou Arvorig, a yeas evel-se d'eur Vreiz nevez, hag a voe lakaet dindan Konan Meriadeg.

Neuze e trec'has Maksen Galia ha Germania.

## 15. *Eur stourm etre Akitaniz ha Konan*

E-keit-se, edo Galianed hag Akitaniz o taga Konan ha Brezoned Arvorig, hag o tont a bep eil da vrezeli outo. Met trec'het e voent, hag ar vro nevez difennet gant kalon.

Konan a lakaas neuze en e spered rei gwragez d'e soudarded. Kannaded a voe kaset da zug Kerne, anvet Dianod. Hemañ a oa d'ezañ eur verc'h kaerdreist, Ursula (35) hec'h ano, hag a oa karet gant Konan.

### 16. *An unnek mil gwerc'hez lazet. Maksen lazet e Roma*

Pa zegouezas ar gannaded e ti dug Kerne, dare e voe hemañ da senti dioustu. Hag heñ ha boda merc'hed an dud a renk uhel en holl rannvroiou, unnek mil anezo. Ha tri-ugent mil ouspenn, izeloc'h o stad. Gourc'hemennet e voe d'ezo en em gavout e Lunden. Gourc'hemennet e voe ivez degas listri a bep aod, d'ezo da bignat warno. Ha daoust ma voe laouen darn, displijet e voe an darn vuia, a vije bet gwelloc'h ganto chom en o bro gant o c'herent. Hep konta darn o dije karet chom dizimez.

Al listri a ziskennas da c'henou ar stêr Davoez, hag ac'hano d'ar mor doun. Edont o skei etrezek Arvorig, pa savas an avel a-benn, ouz o skigna holl. Kalz eus al listri a yeas d'ar strad. Met ar re eus ar plac'hed yaouank a c'hellas beza saveteet a zouaras war enezennou estren, hag a voe lazet pe gemeret da sklavezed. Rak koueza a rejont etre daouarn soudarded kriz Gwanius, roue an Hunned, ha Melga, roue ar Bikted. Ar re-se, entanet gant kened ar gwerc'hezed, a skrapas anezo. Pe, pa ne felle ket d'ezo plega, a lamas diganto ar vuhez.

Neuze, o klevout ne chome ket a soudarded en Enez-Vreiz, an daou-se, Gwanius ha Melga, a lammas warni, hag a grogas da laza ar bobl voutin, o tiskar



o c'hêriou hag o tistruja o maeziou evel ma vijent bet krevier-deñved. Pa zeuas ar c'helou betek Maksen, kas a reas daou strollad-soudarded, a drec'has an enebourien, ma voe ret d'ar re-mañ tec'hout en Iwerzon.

D'ar c'houlz-se eo e voe lazet Maksen e Roma. Eus ar Vrezoned a oa gantañ, darn a voe lazet ivez, ha darn a c'hellas mont da gaout o c'henvroiz e Breiz-Vihan.

## C'HOUEC'HVET LEVR

### 1. *Ar Vrezoned a c'houlenn harp digant ar Romaned*

War-lerc'h maro Maksen, enebourien ar Vrezoned a zistroas eus Iwerzon, o tegas ganto Skosed, Norvegiz ha Daked. Freuza ar rouantelez a rejont, a vor da vor, dre an tan hag ar c'hleze. Kannaded a voe kaset da Roma neuze, da bedi ar Romaned da lakaat eun arme en Enez-Vreiz, o lavarout e chomje ar Vrezoned da viken mevelien leal Roma.

Ar Romaned a asantas rei eur strollad soudarded, a gasas an enebourien kuit. Gourc'hemenn a rejont neuze sevel eur voger etre bro Deiver (36) hag Alban, da zifenn douarou ar Vrezoned. Rak a bep eil e teue poblou gouez en Alban. Savet e voe ar voger, ne voe ket pell, diwar goust ar Stad koulz ha diwar goust an dud o-unan (37).

### 2. *Aliou Gwezelin, eskob Lunden, d'ar Vrezoned*

Lavaret e voe neuze gant ar Romaned e oant skuiz o tont evel-se da vrezeli evit re all ouz laeron. Urz

a rojod eta da bep gwaz eus an enezenn gouest d'en em ganna da zont da Lunden. Hag eno, Gwezelin, an eskob, a gomzas outo evel-hen :

« Keuz am eus o welout pegen izel oc'h kouezet abaoe ma voe tennet gant Maksen diouz Enez-Vreiz hon nerz hag hor yaouankiz. C'houi hag a zo chomet n'anavezit netra diwar-benn ar brezel. Ne doc'h nemet labourerien-douar ha micherourien. Ma teu an enebour warnoc'h, emaoc'h evel deñved hep mesaer, hag e rankit gervel ar Romaned d'ho tifenn. Ha ret e vo d'eoc'h atao konta war harp an estrenien ? Daoust ha ne zeskot biken ober gant armou a-enep laeron, n'int ket kreñvoc'h egedoc'h, nemet dre ma 'z oc'h lezirek ha digalon ? Ar Romaned ne fell mui d'ezo kas soudarded d'eoc'h. Gwelloc'h ganto tremen hep an truaj a baeit d'ezo bep bloaz. Daoust ha peogwir n'edoc'h nemet tud izel d'ar c'houlz ma veze ganimp eun armead d'imp hon-unan, n'eus mui gwaz ebet en ho mesk ? Daoust ha n'eo ket tud eur rummad alies ar c'hontrol da dud ar rummad a-raok ? Daoust ha n'eo ket alies an arer tad ar brezelour, pe ar brezelour tad an arer ? Mar doc'h gwazed, bezit gwazed ! Krist da rei d'eoc'h kalon da zifenn ho kwir hag ho frankiz ! »

N'en doa ket lavaret mat ma savas eur c'harmadeg gant ar bobl, evel ma vije kouezet warno holl ar galonegez en eun taol eus an neñv (38).

### 3. *Ar Vrezoned gwallgaset adarre*

Ar Romaned a reas o gwella da nerzekaat ar Vrezoned spontik, hag a lezas ganto skoueriou eus o armou. Lakaat a rejont sevel ivez touriou o sellout ouz ar mor a-hed aodou ar c'hreisteiz.



Met, hervez al lavar : « Aesoc'h trei eur sparfell da falc'hun eget eur c'houer da zen gouiziek ». Rei deskadurez d'ezañ eo teurel perlez dirak moc'h.

A-boan m'o doa ar Romaned troet kein ma lakaas Gwanius ha Melga d'ar ouel eur wech c'hoaz, ha kemer Alban betek ar voger. Bremañ ma ouient e oa aet ar Romaned kuit evit mat, n'o doa mui aon rak netra. Ar gouerien baour a chome war ar voger deiz ha noz, o c'halonou o krena, hep kredi fiñval, ha dare da gemer an tec'h kentoc'h eget derc'hel penn. An enebourien a oa bizier-krog ganto d'o diskar d'an traoñ, en doare ma koueze korfou ar gouerien ouz troad ar voger.

En diwez e rankas ar Vrezoned dilezel ar voger hag o c'hêriou, gwallgaset ha lazet gwasoc'h eget biskoaz gant an estrenien.

Hag i ha goulenn harp digant Roma adarre. Met nac'het e voe en dro-mañ.

### 4. *Gwezelin a c'houlenn harp digant Aldroen, roue Breiz-Vihan*

Setu ma 'z eas Gwezelin, eskob Lunden, da Vreiz-Vihan, anvet neuze Arvorig pe Ledao, da c'houlenn harp digant breudeur tud Enez-Vreiz.

En amzer-se e rene e Breiz-Vihan Aldroen, ar pevarvet roue diwar Gonan. Degemeret mat e voe Gwezelin gantañ. Met pa glevas Aldroen perak e oa deut, da ginnig d'ezañ rouantelez Enez-Vreiz, e respontas :

« Gwechall n'em bije ket nac'het beza roue war

an enezenn. Bremañ, koulskoude, e kavan gwell kaout eur vro vihanoc'h en he frankiz. Amañ eo enorus va stad, ha n'em eus da blega dirak mestr ebet. O veza, evelkent, ma toujan va zadou-koz, a zo bet en Enez-Vreiz keid-all o chom, rei a rin d'eoc'h va breur Kustentin, ha gantañ daou vil gwaz, d'ezañ d'ho tifenn ha da c'hounit ar gurunenn. Muioc'h n'hellan ket ober, hag ar C'halianed atao o taga ac'hanoun ».

An eskob a drugarekaas Aldroen neuze. Ha pa voe galvet Kustentin, e c'harmas gant al levenez :

« Krist a drec'h ! Krist a c'hourc'hemenn ! Krist a ren ! Sellit aze roue Breiz dilezet ! ».

### 5. *Kustentin, aet da roue Enez-Vreiz, a chom tri mab war e lerc'h*

Kerkent ha ma touaras en enezenn, boda a reas Kustentin an holl wazed yaouank a chome eno c'hoaz, ha ganto hag e soudarded trec'hi an estrenien hep dale.

Kurunennet e voe neuze roue Breiz, ha dimezet gant eun itron a wad roman. Tri mab a voe ganet d'ezo : Konstans, Aorelian Ambroaz, hag Uzer Pendragon.

Konstans, an hena, a voe roet gant e dad d'an Iliz da veza manac'h. An daou all a fizias e Gwezelin, da veza desket gantañ.

A-benn dek vloaz, eur Pikt, a oa mevel gant Kustentin, war zigarez kaout eun dra bennak da lavarout d'ezañ, en eur c'hoadig didud, a lazas anezañ gant eur gontell.



### 6. *Konstans a zo graet roue gant Vortigern*

Tabut a savas etre an uhelidi da c'houzout piou a vije roue. Darn a lavare kemer Aorelian Ambroaz, darn Uzer Pendragon, darn unan all eus kerent ar roue.

En diwez, Vortigern, konsul war Saozon ar C'huz-Heol, c'hoant bras d'ezañ kaout ar gurunenn evitañ e-unan, a yeas da welout Konstans ar manac'h, hag a lavaras d'ezañ :

« Maro eo da dad, ha da vreudeur a zo re yaouank da ren. N'eus nemedout eus da diegez hag a c'hell beza roue. Ma fell d'it kreski va galloud ha va madou, e lakain ar bobl da zibab ac'hanout, daoust ma 'z eo mont a-enep reolenn da Urz ».

Konstans, laouen-holl, a douas rei d'ezañ n'eus forz petra a garje. Kaset e voe neuze, gwisket e dilhad roue, betek Lunden, gant Vortigern. An eskob Gwezelin a oa maro. Eskob all ebet ne gredas kurunenna eur manac'h. Vortigern ne voe ket nec'het evit ken nebeut a dra. Lakaat a reas ar gurunenn war benn Konstans e-unan.

### 7. *Vortigern, dre drubarderez, a laka Konstans da goll ar vuhez*

Konstans a lezas Vortigern da veza mestr war ar rouantelez. Kement e plege dirazañ ma ne rae netra hep e aotre. Ret-mat d'ezañ ober evel-se, rak n'eo ket traou ar Stad a oa bet desket d'ezañ gant ar venec'h.

Vortigern a glaskas neuze an tu da c'hounit ar gurunenn. Ne oa ket diaes, hag heñ o c'hourc'hemenn war bep unan ha war bep tra. Skeud eur roue e oa

Konstans, kentoc'h eget eur roue. Gwan e oa, fall da varn, ha ne rae aon da zen ebet. E zaou vreur ne oant c'hoaz nemet bugale. Ha maro oa an dud koz ha fur o dije gallet herzel.

Ha Vortigern ha mont eun deiz da gaout Konstans.

« Klevet em eus », emezañ, « emañ ar Bikted o c'hervel Norvegiz ha Daked da goueza warnomp. Mat e vefe d'eoc'h, a gav d'in, kemer eun nebeut Pikted ganeoc'h, da vont da spierien goude e-mesk o c'henvroiz ».

Gouzout mat a rae Vortigern ez eo ar Bikted pennou skañv, dare atao d'ober droug. Hag i kounnaret pe vezo, ne vijent ket pell da laza ar roue.

Kannaded a voe kaset da Vro-Skos, da bedi ma teuje kant soudard eus ar Bikted da loja e ti ar roue. Degemeret mat e voent gant Vortigern, ha bevet gwelloc'h eget ar servijerien all. Ma teujont da sellout outañ evel ma vije bet roue. Ken doujet e oa ganto, ma vezent klevet o vont dre gêr en eur gana e tleje Vortigern ren war Enez-Vreiz e-lec'h Konstans ar manac'h.

War se e teue Vortigern da veza madelezusoc'h c'hoaz en o c'heñver, evit gounit anezo gwelloc'h. Pa gavas d'ezañ e oa deut ar c'houlz, eun dro ma oant mezo, e tisklerias d'ezo edo o vont diouz Enez-Vreiz, pa 'z eo gwir ne veze ket graet stad a-walc'h anezañ eno. Ha liou ar glac'har war e zremm, ez eas d'e di, ouz o lezel da eva c'hoaz er sal ma edont.

Ar Bikted, o kredi e oa gwir ar pez o doa klevet, a lavaras an eil d'egile :

« Perak lezel ar vuhez gant ar c'hoz vanac'h-se ? Perak ne lazfemp ket anezañ, da rei ar gurunenn



da Vortigern ? Eun den mat eveltañ a rank beza roue ».

### 8. *Aorelian Ambroaz hag Uzer Pendragon a dec'h da Vreiz-Vihan*

Hag o lammat e kambr-wele Konstans e lazjont anezañ, ha kas e benn da Vortigern.

Hemañ, o welout ar penn, a skuilhas daerou, evitañ da veza laouen-holl e galon. Dastum a reas holl dud Lunden, hag e lakaas staga ha dibenna al lazerien.

Bez' e voe darn koulskoude a zivinas ar wirionez. Ar re o doa da ziwall an daou vreur yaouank, Aorelian Ambroaz hag Uzer Pendragon, a dec'has ganto da Vreiz-Vihan, gant aon na vijent lazet. Eno e voent degemeret gant Buzez, ar roue, ha desket en eun doare dereat.

### 9. *Vortigern roue Breiz*

Vortigern neuze a gemeras ar gurunenn.

Met pa voe dizoloet e drubarderez, ar Bikted, kounnaret gant maro o c'henvroiz, a glaskas ober d'ezañ paea e dorfed. Eun darn vras eus armead Vortigern a voe kollet er brezel a reas outo.

Diaezet e voe ouspenn gant ar c'heleier a zeue d'ezañ eus Breiz-Vihan. Deut e oa Aorelian Ambroaz hag e vreur da veza gwazed. Ha savet o doa listri da zistrei d'ar rouantelez a oa d'ezo.

### 10. *Vortigern a gemer ar Saozon da harperien*

En amzer-se e tegouezas e gevred Enez-Vreiz tri lestr hir, leun a wazed armet, dindan daou vreur,

Horsa ha Hengist (39). Edo Vortigern e Kergent. Pa glevas e oa deut estrenien mentek o c'horf war listri bras, e c'hourc'hemennas o degemer gant peoc'h, hag o c'has dirazañ. Kerkent ha ma teujont e taolas e sell ouz an daou vreur, a oa kaeroc'h eget ar re all, hag e c'houlennas outo a belec'h e teuent ha perak.

« Roue bras », a voe respontet, « Germania eo hor bro. Eno ez eus re a dud. Ha ret eo bet d'imp mont kuit. Pignet omp war listri, ha douget omp bet, dre c'halloud Woden, betek aodou ho rouantelez ».

Ar roue, o klevout ano Woden, a sellas pisoc'h c'hoaz outo, o c'houlenn peseurt kredenn o doa.

« Azeuli a reomp doueed hor bro », emezo, « ha Woden dreist-holl, hag ivez Frea, an doueez c'halloudus ».

« Keuz a ra d'in », eme Vortigern, « gwelout oc'h paganed. Met laouen oun koulskoude. Rak ma fell d'eoc'h va harpa a-enep va enebourien, douarou ha madou all ho po diganin ».

Hag an estrenien da asanti. Damc'houde, e voe eun emgann bras war an Hemer. Hag eno e voe trec'het ar Bikted gant ar Saozon, hep m'o dije ar Vrezoned kalz d'ober.

11. *Hengist a gas eun niver bras a Saozon en Enez-Vreiz*

Vortigern a roas douarou bras da Hengist, d'ezañ da veva e soudarded. Hengist, o welout kement-se, a ginnigas degas muioc'h c'hoaz a Saozon eus Germania da zifenn Enez-Vreiz. Ar pez a voe graet. Goulenn a reas ouspenn kaout unan eus kêriou ar vro.



« An dra-mañ », eme Vortigern, « n'hellan ket ober. Rak estrenien oc'h ha paganed. N'anavezan ket ho toareou. Ma 'z afen d'ho lakaat war an hevelep renk gant ar Vrezoned, sevel a rafe va holl uhelidi em enep ».

« Neuze », eme Hengist, « roit d'ho mevel ar gorread douar a c'hello derc'hel en eur goreenn ler da sevel eur c'hreñvlec'h, d'imp da dec'hout enni diouz ret ».

Ar roue a aotreas d'ezañ ar goulenn-mañ. Ha Hengist ha kemer kroc'hen eun taro, hag ober eun hir a goreenn dioutañ, ha kelc'hia ganti eur roc'h en doa dibabet gant evez. Eno e reas eur c'hastell, a voe graet anezañ « Kergore » e yez ar Vrezoned ha « Thancastre » e yez ar Saozon.

12. *Vortigern a zimez gant Rowen, merc'h Hengist*

Eus Germania e teuas da Enez-Vreiz triouec'h lestrad eus ar wella soudarded. Ganto e teuas ivez Rowen, merc'h Hengist, unan eus kaera plac'hed hec'h amzer.

Pedet e voe Vortigern da zont da welout ar soudarded. Eur banvez a voe graet d'ezañ. Pa voe echu, setu ar plac'h yaouank o tont eus he c'hambr, ganti eur gib aour leun a win, hag o tostaat ouz ar roue, hag o plega he fenn dirazañ, en eur lavarout : « Lauerd king wacht heil ! »

Ar roue a voe souezet ha plijet war eun dro gant dremm an itron. Goulenn a reas petra he doa lavaret ha petra a dleed respont.

« Lavaret he deus », a respontjod, « e felle d'ezi eva yec'hed an Aotrou Roue. Hag ar respont d'ober eo : Drinc heil ! »

Ha Vortigern ha respont d'ezi : « Drinc heil ! »

Abaoe an amzer-se eo e vezer kustum en Enez-Vreiz da eva yec'hedou o lavarout « Wacht heil ! » hag o respont « Drinc heil ! »

Vortigern a oa bremañ mezo, kement en doa evet. Hag ez eas an diaoul en e galon, ouz e lakaat da goueza e karantez ar plac'h ha d'he goulenn digant he zad e dimezi.

O veza bet ali e vreur Horsa, Hengist a roas he merc'h da roue Breiz, o kemer bro-Gent (40) evitañ. Kerkent e voe graet an eured. Hag a savas droug ha kasoni e-mesk an uhelidi. Displijet-bras e voe ivez tri mab Vortigern ouz e welout o timezi gant eur baganez. Rak tri mab en doa, Vortimer, Katigern ha Paskent o anoiou.

### 13. *Ar Saozon a zo kaset kuit gant Vortimer*

Hengist a lakaas muioc'h c'hoaz eus e genvroiz da zont da Enez-Vreiz, gant asant Vortigern. Kreski a rae o niver bemdez. O welout se e kroge aon er Vrezoned, hag a bedas ar roue d'o harlua en tu-hont d'an aodou. Rak ne oa ket reiz meska paganed ha kristenien. Ha diaes e oa gouzout piou oa kristen ha piou oa pagan, pa weled paganed o timezi gant merc'hed ha karezed kristenien.

Kement e kare Vortigern ar Saozon, en abeg d'e wreg, ma reas skouarn vouzar ouz ar bedenn-se. Dilezet e voe eta gant ar Vrezoned, a lakaas e vab Vortimer da roue en e lec'h.

Vortimer a stagas d'ober brezel ouz an estrenien. Trec'het e voent gantañ e pevar emgann. Vortigern, a oa chomet gant ar Saozon, a voe kaset neuze da



gaout e vab evit goulenn ar peoc'h. Ne oa ket graet an emgleo c'hoaz ma oa pignet ar Saozon war o listri. Hag i kuit d'o bro, Germania, o lezel o gwragez hag o bugale war o lerc'h.

### 14. *Maro Vortimer*

Vortimer a roas en-dro d'ar Vrezoned kement a oa bet laeret diganto. Ken madelezus e oa ma savas an diaoul a-enep d'ezañ, hag o vont e kalon e lezvamm Rowen, e lakaas e spered houmañ ar c'hoant d'e laza. Kavout a reas-hi eur mignon d'ezañ, hag a asantas, goude beza bet donezonou bras diganti, kontamma anezañ.

En doare ma krogas a-greiz-holl eur c'hleñved er soudard kalonek-se, a voe dizale tost da vervel. O kompren ne oa spi ebet d'ezañ da veva pelloc'h, e c'halvas e holl wazed, hag e rannas etrezo an aour hag an arc'hant bet dastumet gant ar roueed all. O di-boania a reas, o lavarout d'ezo ne rae nemet heulia hent pep kig er bed-mañ. Pedi a reas ar yaouankiz-se, nerzus ha dispont, da zerc'hel start da zifenn o bro a-enep an estrenien. Ha neuze ar spered meur-se a c'hourc'hemennas sevel eun tour arem er porz ma veze kustum ar Saozon da zilestra, ha lakaat e gorf pa vije maro e beg uhela an tour, evit ma vije spontet tud ouez Germania gant ar gwel eus e vez. Rak hini anezo, emezañ, ne gredje tostaat neuze.

Setu aze penaos e felle d'an den en doa spontet ar Saozon e-pad e vuhez, sponta anezo c'hoaz goude e varo.

Ne voe ket selaouet koulskoude gant ar Vrezoned, a zouaras anezañ e Lunden.

## 15. *Hengist a laz dre drubarderez pennou ar Vrezoned*

Vortigern a voe roet d'ezañ ar gurunenn adarre war-lerc'h maro e vab. War c'houlenn e wreg, e kasas kannaded e Germania da Hengist, d'e bedi da zont en-dro, eun nebeudig tud gantañ, da virout na savje tabut etrezo hag ar Vrezoned.

Hengist, evelkent, a ouie e oa maro Vortimer, a savas eun armead vras, tri c'hant mil den oc'h ober anezi. Hag heñ da vont ganto da Vreiz.

Pa glevas Vortigern hag an uhelidi e teue kementse a dud, e voent kounnaret-dreist hag e rejont o menoz enebi outo. Hengist, a voe kaset d'ezañ ar c'helou gant e verc'h, a droas en e spered penaos ober. Kavout a reas e vije gwelloc'h ober an neuz da zont e peoc'h. Kannaded a voe kaset gantañ d'ar roue, da lavarout e oa eun niver bras a wazed war e dro, peogwir e krede e oa Vortimer c'hoaz beo, hag aon en doa bet da veza taget adarre. Met bremañ, prest e oa da senti ouz Vortigern, ha da gas endro da C'hermania ar soudarded n'oa ket ezomm anezo. Ma plijje an dra-se da Vortigern, n'en doa hemañ da ober nemet lavarout pegoulz ha pelec'h e karje en em glevout gant ar Saozon.

Vortigern a voe laouen-holl. Urz a roas d'ar Vrezoned ha d'ar Saozon en em gavout da Gala Mae (a oa tost neuze), e manati Ambri (41), da reiza an holl draou-se etrezo.

Hengist, dre drubarderez, a c'hourc'hemennas d'e soudarded degas ganto pep a gontell hir kuzet dindan o dilhad. Hag e-pad ma vijent o komz gant ar Vrezoned, na vijent e gortoz eus netra, e lavarje



d'ezo : « Nemet oure Saxas ». War se pep unan kregi en den a vije an tosta d'ezañ, ha sanka e gontell en e galon.

En em gavout a rejont eta el lec'h ha d'ar c'houlz merket, ha komz diwar-benn ar peoc'h. Kerkent ha ma kavas e du, e c'harmas Hengist, ken kreñv ha ma c'hellas : « Nemet oure Saxas ». Hag heñ ha kregi e Vortigern, ha derc'hel anezañ dre e vantell. Ar Saozon a lammas war briñsed ar Vrezoned, a oa eno, hag o lazas, pevar c'hant ha tri-ugent en holl.

Diwezatoc'h e voe graet d'ar re-mañ eun douaridigez kristen gant Sant Eldad. Deut e oant hep arm ebet. Ha na viras ket outo d'en em zifenn gant mein ha bizier ha da laza eun darn vat eus an drubarded. Unan dreist-holl, Eldol e ano, kont Kerc'hloeo (42), a lazas dek ha tri-ugent a enebourien, hag a zeuas a-benn da dec'hout diouto.

## 16. *Vortigern a lez gant Hengist holl greñvlec'hiou Enez-Vreiz*

Vortigern ne voe ket lamet e vuhez digantañ. Staget e voe gant ar Saozon, ha kinniget e laza, ma ne felle ket d'ezañ rei da Hengist holl gêriou ha kastellou kreñv Enez-Vreiz. Plega a reas da bep tra. Lezet e voe do vont neuze, tra ma 'z ae ar Saozon da gemer Lunden, Kerevrog, Kerwent ha Lenngolun (43), o freuza ar vro war o hent, hag o laza ar bobl.

Evit Vortigern, en em denna da Gembre a reas, hep gouzout tamm petra ober a-enep tud ken kriz.

## 17. *Vortigern o klask eur bugel didad*

Goulenn ali a reas ouz hudourien en diwez, d'ezo da lavarout d'ezañ peseurt tu a oa gwell kemer.

« Sav eun tour kreñv », emezo, « da ober evit ar c'hastellou ac'h eus kollet ».

Ha Vortigern hag ober tro ar c'horn-bro da zibab eul lec'h dereat. Al lec'h a gavas a oa Menez Ereri (44). Eno e vodas labourerien a veur a vro, ha gourc'hemenn d'ezo sevel an tour.

Kregi a rejont d'hen ober. Met kement tra a raent en eun devez a veze lonket gant an douar en devez war-lerc'h. Hag evel-se ne chome roud ebet eus o labour.

Setu ma 'z eas Vortigern da c'houlenn o ali ouz e hudourien adarre.

« Kav eur bugel », emezo, « ha n'en deus ket bet a dad. Laz anezañ, ha skuilh e wad war ar mein. En doare-se e vo kreñv an tour ».

Kannaded a voe kaset dre bep rannvro da glask eur bugel ar seurt-se. Dont a rejont d'eur gêr, anvet Kerverzin abaoe (45). Eno e oa paotredigou o c'hoari dirak doriou-kêr. Hag ar gannaded, skuiz gant o hent, da azeza en o mesk. A-greiz-holl e savas tabut etre daou eus ar baotred :

« Diskiant ma 'z out », eme unan d'egile, « penaos e kredez tabutal ganin-me ? Me a zo bet roueed e-mesk kerent va zad, kenkoulz hag e-mesk kerent va mamm. Hag evidout-te, den ebet ne oar piou out, rak n'ec'h eus ket bet a dad ».

War se e sellas ar gannaded piz ouz ar bugel, ha goulenn piou oa.

« Merzin », a voe respontet, « eo e ano. Tad ebet



n'en deus. E vamm a zo merc'h roue Deved (46), hag emañ o chom en iliz Sant Per gant al leanezed ».

## 18. *Vortigern ha mamm Verzin*

Ar gannaded a c'hourc'hemennas da rener kêr kas Merzin hag e vamm d'ar roue. Pa zegouezjont dirak Vortigern, degemeret e voent gant doujañs, en abeg da renk uhel ar vamm.

« Piou », eme ar roue, « eo tad ar bugel-mañ ? »

« Aotrou roue », eme ar vamm, « dre hoc'h ene ha va ene, ne ouzon ket ».

Vortigern a c'halvas neuze eun hudour, Maogant e ano, da c'houlenn ha gwir e c'helle beza.

« Gwir a-walc'h », a respontas. « Meur a skouer eus an dra-se a gaver el levriou ».

## 19. *Merzin o komz gant ar roue*

Keid-all e oa bet Merzin o sellout hag o selaou gant evez. Neuze, o tostaat ouz ar roue, e lavaras d'ezañ :

« Perak omp bet lakaet da zont dirazoc'h, va mamm ha me ? »

« Aliet eo bet d'in », eme Vortigern, « gant va hudourien klask eun den didad, ha skuilha e wad war mein va zour, d'ezañ da chom en e sav ».

« Grit d'ho hudourien », eme Verzin, « dont amañ. Ha me a ziskouezo d'eoc'h o deus lavaret gaou ».

Ar roue, souezet, a sentas. Pa voe deut an hudourien, e komzas Merzin outo evel-hen :

« Peogwir ne ouzoc'h ket petra a vir ouz an tour da chom en e sav, hoc'h eus gourc'hemennet skuilha va gwad warnañ, evel ma c'hellfe an dra-se kemma

tra pe dra ! Met lavarit d'in bremañ : petra a zo eno dindan an douar ? »

An hudourien, spontet, a chomas dilavar.

Neuze e lavaras Merzin (a oa anvet ivez Ambroaz) :

« Ra vo kleuzet an douar, ha kavet e vo eul lenn, a ra da ziazezou an tour sanka ».

Kleuzet e voe an douar eta, ha kavet eul lenn, dountre.

Eme Verzin d'an hudourien adarre :

« Lavarit d'in, touellerien ma 'z oc'h, petra a zo dindan al lenn ? »

Hag an hudourien da devel eur wech c'hoaz.

« Ra vo dizec'het al lenn », eme Verzin. « Er strad e vo kavet daou vaen bras, ha dindano daou aerouant o kousket ».

Ar roue a c'hourc'hemennas ober evel-se dioustu. Ha gwir e oa kement en doa lavaret ar bugel.

Ma voe Vortigern leun a zoujañs ouz Merzin, hag an holl souezet-maro gant e skiant.



# Notennou

1. **Gweltaz.** — War ano Gweltaz e lakaer eur skrid latin diwar-benn istor ar Vrezoned. Nebeut a dra a anavezer diwar e benn. War a gonter, e veve er c'houec'hvet kantved.

2. **Bede** (672-735). — Ar manac'h saoz-se a voe unan eus brasa doueniourien hag istorourien e amzer. Savet en abati Wearmouth, e tremenas e vuhez goude se e manati Yarrow. A bep seurt labouriou en deus savet: barzoniez, naturouriez, istorouriez, hag all. Anavezet eo dreist-holl dre e vuheziou Sent hag e « Istor an Iliz e-mesk an Angled ». An istor-se a ya eus amzer Kaesar betek ar bloaz 731, a gont penaos e voe gounezet an Angled d'ar feiz kristen, ha penaos, goude eur stourm hir, e voe trec'het Iliz Iwerzon e Breiz-Veur gant Iliz Roma. Evitañ da heulia reolenn Roma, savet e voe gant menec'h iwerzolia nat, hag ar spered keltiek a bouezas kalz war e spered.

3. **Redec'hen.** — Redec'hen a zo « Oxford » e saozneg.

4. **Tavoez, Havren, Hemer.** — Da lavarout eo, e saozneg, « Thames, Severn, Humber ».

5. **Brezoned.** — Ar Vrezoned a vije deut en Enez-Vreiz goude ar Ouezeled hag ar Bikted, war-dro 500 a-raok J. K.

6. **Romaned.** — Ar Romaned a zeuas evit mat en Enez-Vreiz er c'henta kantved goude J. K. An holl enezenn, nemet an hanternoz pella ha darn eus Kembre, a voe perc'hennet ganto. Chom a rejont betek ar pempvet kantved.

7. **Saozon.** — Ken abred hag an eil kantved goude J. K., e teue Saozon war aodou Enez Vreiz. Ne zeujont evit mat koulskoude nemet er pempvet kantved.

8. **Pikted.** — Ar Bikted a oa Kelted, war a greder, o chom en hanternoz Breiz-Veur hag e biz Iwerzon. Disheñvel e oant diouz ar Gelted all : Gouezeled ha Brezoned. Eur yez disheñvel a gomzent, eur yez keltiek, sur a-walc'h, da varn hervez an nebeut anoiou tud ha lec'hiou a chom diouti.

9. **Skosed.** — Ar Skosed a zo Gouezeled, deut eus Iwerzon da Enez Vreiz diwar an trivet kantved goude J. K. An douarou perc'hennet ganto a yeas war greski diwar goust ar Bikted hag ar Vrezoned, ken na zeujont da gaout ar vro anvet Bro-Skos bremañ.

10. **Albion.** — An hevelep ger eo hep arvar hag ano Bro-Skos : Alba, Alban.

11. **Ano Breiz.** — Ezomm ebet lavarout n'eus netra gwir e lavar Jafrez. Hor ger « Breiz » a gaver skrivet « Brittia » en e stumm kosa e skridou an istorour gresian Prokopios (5-vet kantved). Ne vez ket kavet er yezou keltiek all. « Preden » a vez graet ivez eus Enez-Vreiz. Sellout war niverenn 86 Gwalarn an notenn, p. 14, diwar-benn anoiou Breiz-Veur.

12. **Kerne.** — O tont eus « Cornovia ».



13. **Ar ramzed e Kerne.** — Ar c'hontadennou pobl diwar-benn ramzed a zo niverus hizio c'hoaz e Kerne. Doare eur gontadenn bobl a zo gant isbor Gwemagod, ha ne dle ket beza bet faltaziet gant Jafrez.

14. **Kerluz.** — En eur pennad n'hon eus ket troet amañ e lavar Jafrez e voe anvet ar gêr-se « Troja Nevez » gant Brud. Da c'houde, emezañ, e voe kemmet an ano da « Trinovantum ». Ar ger « Trinovantes » a zo bet ano eur bobl geltiek eus Enez-Vreiz. N'eus ket da gredi e vije bet eur gêr o tougen an ano-se. Evit « Kerluz », gant Jafrez eo bet implijet evit ar wech kenta. Gwelit, war niverenn 62 Gwalarn, kontadenn « Luz ha Levelis », troet gant Abeozen. An ano bremañ, « Lunden », « London » pe « Londrez », a zo keltiek.

15. **Loeger.** — Kembreiz bremañ a ra « Lloegr » eus Bro-Saoz. Gwelit niverenn 84 Gwalarn, notenn 7, p. 8.

16. **Loeger, Kembre, Alban.** — N'eus netra gwir er pez a lavar Jafrez amañ. N'eo ket a-walc'h koulskoude evit lavarout eo tarzet ar pennad-mañ diouz e spered. A-viskoaz, ha zoken en hon amzer, eo bet douget an dud da faltazia traou souezus evit disklerie an anoiou-lec'hiou. Ne rae Jafrez marteze nemet eilskriva amañ ar pez en doa kavet e lec'h all.

17. **Humber.** — Diskleria a ra Jafrez pelloc'h penaos ar stêr ma veuzas an Humber-se enni a zougas e ano diwar neuze. Eun doare aes adarre da ober d'an dud kompren ster eun ano-lec'h. Ar stêr « Humber » a zo anvet « Hemer » e brezoneg. Sellit penaos e tisklerier « Havren » eun nebeut linennou war-lerc'h.

18. **Kerevrog.** — E saozneg « York ».

19. **Kerliouelez.** — E saozneg « Carlisle ».

20. **Kergent, Kerwent, Menez-Paladur.** — E saozneg, « Canterbury », « Winchester » ha (hervez Jafrez) « Shaftesbury ».

21. **Kervazon.** — « Bath » e saozneg, e mervent Bro-Saoz, brudet dre he mammennou dour tomm yac'haus. Eno e voe savet eur gêr gant ar Romaned, anvet ganto « Aquae Sulis ». En 18-vet kantved e voe anavezet evel lec'h-emvoda an holl dud uhel a Vro-Saoz, a yae da Gervazon da « gemer an douriou ».

22. **Lir mab Bleizud.** — Kavout a reer e skridou koz Kembre ouspenn eun den anvet Lir, pe gentoc'h « Llyr », hervez an doare-skriva kembraek. Disheñvel eo Lir mab Bleizud diouz Lir Ledyez, tad Branwen ha Manawezan, a zo ano anezañ er « Mabinogion ». En Iwerzon ivez e kaver skridou diwar-benn Lir. « Tonkadur Bugale Lir » a zo bet lakaet e brezoneg hag embannet war niverenn 10 Gwalarn. Diouz ma kreder e vije bet Lir ano eun doue gant ar Gelted. Istor Lir mab Bleizud hag e verc'hed a zo deut da veza hollvrudet, pa 'z eo bet kemeret gant Shakespeare da zanvez d'e bez-c'hoari « King Lear ».

23. **Kerlir.** — « Leicester » e saozneg.

24. **Karitia.** — Da gredi eo, « Calais ».

25. **Donwall Moal-Mut.** — Anavezet-mat eo Donwall e lennegez koz Kembre evel lezennour. N'eus nemet Jafrez, koulskoude, o lavarout e veve a-raok amzer Jezuz-Krist.



26. **An Inizi Orc'h.** — Pe an Enezennou Orc'h, en hanternoz da Enez-Vreiz, e saozneg « Orkney Islands ».

27. **Poblidigez Iwerzon.** — Ar pez a gont Jafrez amañ n'eo nemet unan eus ar c'hontadennou ken niverus diwar-benn ar poblou a boblas Iwerzon en amzer goz.

28. **Alklud.** — E saozneg « Dumbarton », war a greder.

29. **Maksen.** — Diwar-benn Maksen, lennit, war niverenn 62 Gwalarn, ar c'hentskrid savet gant Abeozen d'e droidigez eus ar gontadenn gembraek koz, « Huñvre Maksen ». Ar Maksen-mañ a vije bet eun « dux Britanniarum ». Lennit diwar-benn-se, e levrenn IV « Prederiadennou » Meven Mordiern, p. 13 (niverenn 84 Gwalarn).

30. **Konan Meriadeg.** — Hemañ a zo bet graet ano anezañ e-pad pell amzer en holl istoriou Breiz-Vihan, evel « kenta roue Breiz ». Eun dra hag a ziskouez ez eo tremenet fals-istor Jafrez da wir eun amzer a zo bet. Lennit ivez diwar e benn « Huñvre Maksen ». (Eno e reer « Kenan Meriadog » anezañ).

31. **Ar Franked.** — « Franked » a vez graet peurliesa gant Jafrez eus ar C'halianed.

32. **Porz-Hamo.** — Hervez Jafrez, eur porz e-kichen « Southampton ».

33. **Ar Vrezoned e Breiz-Vihan.** — Daoust n'eus netra da gredi start e lavarou Jafrez, eun draig bennak a wirionez a dle beza amañ : ar Vrezoned kenta a zeuas, hep nebeut a arvar, da Vreiz-Vihan, n'eo ket

o tec'hout diouz ar Saozon, evel ar re a zeuas da heul, met drezo o-unan, c'hoant d'ezo perc'henna douarou nevez.

34. **Roazon.** — E levr Jafrez, « Redonum ».

35. **Ursula.** — Istor Santez Ursula a zo brudet e gwalarn Europa. Kontet eo bet gant Alberz Bras en e levr buheziou Sent Breiz-Vihan en eun doare dishenvel a-walc'h diouz amañ, evitañ da veza kemeret meur a dra diouz labour Jafrez. Souezus eo penaos, goude rei ano Ursula ha lavarout e oa karet gant Konan, ne lavar Jafrez netra diwar he fenn er pennad da heul.

36. **Deiver.** — Ar vro en hanternoz d'ar stêr Hemer.

37. **Ar voger e kreisteiz Alban.** — Savet e voe ar voger-se e gwirionez en amzer Hadrian, 200 vloaz a-raok.

38. **Aliou Gwezelin.** — Diaes gouzout ha bez' e voe eur Gwezelin o komz evel-se ouz ar Vrezoned koz. Meur a dra a zo en e gomzou koulskoude hag a vefe talvoudus d'ar Vrezoned a vremañ.

39. **Horsa ha Hengist.** — E-pad pell e kredas an istorourien o doa bevet an daou-mañ e gwirionez. Deut e vije ar Saozon en Enez-Vreiz evit ar wech kenta war-dro ar bloaz 450.

40. **Kent.** — Ar rannvro e gevred Enez-Vreiz.

41. **Ambri.** — An ano-se a zo roet gant Jafrez d'eur menez, anvet a-wechou e skridou all ar Grennamzer, « Menez Kergaradog », « Kergaradog » o



veza e saozneg « Salisbury ». Pelloc'h en istor-mañ e komzer anezañ adarre.

42. **Kerc'hloeo.** — E saozneg « Gloucester ».

43. **Kerevrog, Kerwent, Lenngolun.** — E saozneg « York », « Winchester », « Lincoln ».

44. **Ereri.** — Ar vro tro-war-dro d'ar Ouezva, uhela beg-menez Kembre (1.085 m.).

45. **Kerverzin.** — E saozneg « Carmarthen », e kreisteiz Kembre.

46. **Deved.** — Ar vro e tu mervent Kembre. Ar ger-se a vije kavet en ano eur barrez eus Kerne-Vihan, Plozed (Plo-Zeved).

# KELEIER

## D'hol lennerien

Eur wech c'hoaz e trugarekaomp hol lennerien evit o hetou a vloavez mat, hag e kasomp d'ezo en distro hor re galoneka. Kement a gartennou hag a liziri a zo degouezet ganimp abaoe miz kerzu, ma rankor hon digarezi ma n'hon eus ket respontet. N'eus netra a c'hell rei d'imp nerz da genderc'hel evel gwelout pegen stank eo hor mignoned, hag i skignet e kement lec'h ma 'z eus Brezoned.

« Brezoneg ar Vugale » a ya brao ar bed gantañ adarre, ha marteze e c'hellimp embann eul levr nevez a-benn an hañv.

Ouspenn se, klevet eo bet hor galvadenn da gaout koumananterien nevez da gemer lec'h ar goumananterien goz re lezirek da adkoumananti. Pa 'z eo gwir n'heller ket trec'hi war leziregez ar re-se, ret-mat d'ar re all beza diou wech kalonek.

## Geriadur an troiou-lavar

Tamm-ha-tamm ez a al labour liesskriva war-raok. D'ar c'houlz ma skrivomp al linennou-mañ, emaomp gant al lizerenn « R ». Ar rakprenerien a vo kaset d'ezo an holl strobadou diweza *war eun dro*. O fedi a reomp eta da c'hortoz c'hoaz eur pennadig. Ar re a zo re a vall d'ezo kaout ar c'hendalc'h a c'hell atao skriva d'imp d'e gaout dioustu. Nemet diaesaat a raint d'imp eul labour hir ha diaes drezañ e-unan.



## E Kembre

Hervez ma lennomp war ar c'hazetennou kembraek, emeur o paouez adembann *Llawlyfr Llydaweg Ganol* (Dournlevr Krennvrezoneg) an Ao. Henry Lewis (Gwasg Prifysgol Cymru ; priz : 4/6). Gwellaet eo, a lavarer, an advouladur-mañ. An hini kenta, — hen anzav a ranker, — n'oa ket mat-tre.

Plijadur a ra d'imp gwelout Kembreiz o studia ar brezoneg krenn, a c'hell beza ken talvoudus d'ezo da anaout gwelloc'h o yez o-unan. Ha soñjomp n'eus ket c'hoaz e brezoneg yezadur istorel ebet eus hor yez-ni.

Lavaromp ouspenn emeur o c'hortoz eur c'henyezadur berr (eus ar yezou predenek emichañs) da zont er-maez. E saozneg e vo : *A Concise Comparative Grammar*, gant Henry Lewis ha Holger Pedersen.

Er bloaz-mañ eo e lider kantvet deiz-ha-bloaz ganedigez ar romantour kembreat brudet Daniel Owen (1836-1895). Eul levrig diwar e benn a zo bet savet gant an Ao. T. Gwynn Jones : *Daniel Owen* (Gwasg Prifysgol Gymru, Kerdiz ; priz : 1/6).

## Diwar-benn ar Simbol

An Aotrou 'n Abad Ar Barz, eus Sant-Brieg, a skriv d'imp :

« Ar pez a lavar an Ao. Bourdelles en e lizer war niverenn miz Kerzu Gwalarn en deus graet plijadur d'in. Eveltañ ha kevret gantañ, em boa, me ivez, studiet eur wech danvez an arnodenn, hag arnodenn ebet n'eus bet, d'imp da c'houzout, da vihana. Eun dro all c'hoaz em boa klasket tremen. Skrivet em boa d'eoc'h zoken, hag ho poa respontet d'in e lakaec'h va ano war ar roll hag e skrivfec'h d'in pa vije deut ar c'houlz. Ar c'houlz avat a rank beza chomet, evel ma vez lavaret du-mañ, e ti 'n Dale, rak abaoe ano ebet n'eus bet klevet anezañ. Ali oun eta gant an Ao. Bourdelles : eun dra a dalvoudegez ar Simbol, gant beza lakaet da dalvezout !... War niverenn miz Eost (81) e lennan eur frazenn, reutik a-walc'h an dro

anezi, a gavan : « D'ar re o deus c'hoant tremen... da aoza an arnodenn..., da gavout ha da c'hervel barnerien ! » — « Spered ar reolenn » eo se marteze, met hep mar, en doare-se, biken founn ne ray ar Simbol (peogwir ar re a c'hoanta tremen n'int ket evit hen ober), ha ma n'eo ket evit ober berz ez eo bet savet ar Simbol, n'eo ket dleet d'ezañ chom.

« Fellout a ra d'an Ao. Bourdelles e ve dereziou er Simbol : eur menoz mat ivez. Eur Simbol a dlejed kaout, aozet diouz galloud pep rummad tud : unan izel, unan etre, hag unan uhel. D'eoc'h da zibab an danvez labour evit pep hini. Ouspenn an tri Simbol-se e vefe mat, eus ar gwella zoken, ober arnodennou all evit gounit an testeni-istorour pe ventoniour, pe steredoniour, h.a., hervez c'hoant hag ampartiz an arnodennad. Kalz hoalusoc'h e vefe an arnodennou, en doare-se, ha muioc'h a stad a vefe graet anezo.

« Seul spleitusoc'h e vefe kement-se m'emañ an avel bremañ kentoc'h a-du gant ar brezoneg, ha ma kavje ar skoliou, adal ma vo gourc'hemennet kelenn ar brezoneg enno, eur framm start da ziazeza ha da heñcha o studi, hag eur pal da dizout : an testeni-studi d'an neb a vefe kavet barrek.

« A-hend-all ne welan netra da lavarout war-lerc'h an Ao. Bourdelles.

« Aliou a c'houlennec'h : sede eun tamm hini. Ali ha netra ken. Kement-mañ a zo tremen anat. Gwelloc'h eget ne vern piou, ez anavezit diaesteriou ar vicher a stourmer-evit-ar-brezoneg, ha n'eo ket da grennarded eveldompni da rei d'eoc'h kenteliou. Her gouzout a ran reiz-mat, ha sede perak e lavaran « tamm-ali ». Pell diouz va soñj klask deski d'eoc'h doareou nevez da drei tu d'ar bed. »

Trugarekaat a reomp an Ao. Ar Barz evit e lizer. Hogen ne c'hellomp nemet adlavarout : n'omp ket evit ober muioc'h eget m'hon eus graet betek-hen. Pe neuze, ret e vefe d'imp dilezel « Gwalarn » evit aoza ar Simbol. Krouet hon eus ar Simbol, spi ganimp kavout e-mesk ar Simbolidi harperien da astenn an oberenn-se. Ne raio



berz ar Simbol nemet en deiz ma teuio tud d'hor skoazella, hep kreski hol labour.

## Diwar-benn « Prederiadennou » Meven Mordiern

E-touez an oberou embannet gant « Gwalarn », n'eus ket kalz da veza plijet d'al lennerien evel « *Prederiadennou* » Meven Mordiern. Meur a lizer a veuleudi hon eus bet. Setu amañ, da skouer, ar pez a skriv an Ao. Ar Barz da heul al linennou moulet a-us a-zivout ar Simbol :

« Ne c'hellan ket echui hep lavarout d'eoc'h va estlamm ha va levenez dirak labour dispar Meven Mordiern. Bep gwech e choman batet. Daoust ha ne c'hallje ket heñ skriva al levriou meneget e niverenn 62 Gwalarn ? Ne gredan ket e ve tu da gavout barrekoc'h egetañ d'hen ober. Bez' ez eus anezañ eur skrivagner brezonek a ouenn (mar deo reiz ar ger), eun dudi iskis gwelout pegen gwevn ha pegen nerzus e oar displega e venoziou. Eur bluenn c'hourener eo e hini. Eur gourener hag a oar redia ar yez da zezrevelli dik ar menoziou an diaesa, a lavarfed, da zibuni e brezoneg, ha da benta, en eun doare heverk-meurbet, an arliviou ar skoempa hag ar re gizidika. D'ezañ va laouena gourc'hemennou ».

## Levriou nevez

*Goulennou ha Respontou diwar-benn Istor Breiz*, embannet gant Breuriez ar Brezoneg er Skoliou, 16 pajenn.

Graet eo al levrig-mañ evit harpa ar vistri-skol da zeski Istor Breiz d'ar vugale, savet eun tammig evel eur c'hatekiz : eun dra ret, pa soñjer n'emañ ket eun darn vras eus ar vistri evit kentelia mat istor ar vro evit c'hoaz. Da heul ar c'henteliou istor ez eus bet lakaet skoueriou jederez (ar Pevar Jedadur), ha war ar golo eun daolenn-lieskementi. Eun dra vat ivez. Kempenn eo al levrig, kaeraet gant eur skeudenn savet gant X. de Langlais. Dleet e vefe d'ezañ beza en holl skoliou Kerne, Gwened, Treger ha Leon.

*Ar Re C'hlan a Galon*, pezig-c'hoari Nedeleg gant Marian

E. Williams, embannet gant R. Caouissin, Pleiber-Krist, 12 pajenn.

Troet eo ar pezig-c'hoari-mañ diouz ar c'hembraeg, war a gredomp. Pa droer eun oberenn, koulskoude, ret eo e vefe mat-tre an oberenn-se. Hag houmañ n'eo ket.

## Eur C'helc'h Keltiek nevez

Eur strollad brezonegerien ha brogarourien eus Perroz ha diwar-dro o deus savet gant ar bloaz nevez eur C'helc'h Keltiek, ma vo e bal hag e venoz : difenn yez hor mamm-vro, deski anavezout Breiz dre gelenn hec'h istor, ha diskouez d'an diavaezourien ken stank er c'horn-bro gwir zremm Vreiz adyaouank.

Da dizout ar pal-se, ez eo bet krouet :

1. Eur skol vrezonek, a zigoro bep sul, en eur sal eus an Ti-Kêr, adalek sul kenta miz c'houevrer.
2. Eur strollad kanerien.
3. Eur strollad c'hoarierien.
4. Eur roll studiadegou, gant eur brezegenn evit an holl, eur wech ar miz.

Ar skriver eo an Ao. J. Connan, Kêr Jacqueline, Bd. A. Briand.

Buhez hir ha berz-mat d'ar C'helc'h nevez.

## Deut-mat eo ar « Brezoneg Eeun »

Tamm-ha-tamm e teuer da gompren, eun tammig e pep lec'h, pegen talvoudus eo ar « *Brezoneg Eeun* », evit ar re a fell d'ezo deski buan hor yez. Bep sizun e c'houlenner diganimp al levrig, « *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* », hag ar skridou, ken aes da lenn, savet er brezoneg-se.

Setu ma rankomp kemenn d'hol lennerien ne chom hini ebet ken eus ar c'henta skrid « *Eeun* » : « *Kontadennou a Vro-Skos* ». M'hor bije gouezet hor bije lakaet moula muioc'h eus an niverenn-se. « *An Tenn hag ar Barrad Erc'h* » a ya kuit buan ivez. Ar gelennerien a fell d'ezo lakaat o skolidi da lenn « *Brezoneg Eeun* » a aliomp d'ezo



prena kentoc'h « *Istor Burzudus hon Tadou* », keit ha ma chomo diouz an niverenn-se, da vihana.

## Brezoneg ar Vugale

Trugarez d'an dud o deus klevet hor galv. Tamm-ha-tamm e tastumomp eur yalc'hadig da voula eul levr kaer a-benn mezeven. Ha kredi a reomp e teuimp a-benn. Ar vistri-skol o deus goulennet levriou o devo anezo e miz c'houevrer.

An Ao. Le Cornec : 50 l. — An Ao. Dussaix : 20 l. — An Ao. Rigault : 50 l. — An Ao. F. R. Merret : 20 l. — Abeozen : 20 l. — An Ao. P. Roy : 5 l. — An Ao. Ar Go : 20 l. — An Ao. Duchauchix : 20 l. — An Ao. F. Le Roux : 5 l. — An Dim. Guieysse : 20 l. — An Dim. Merret : 10 l. — An Ao. Lec'hvien : 16 l. — Naig ha Meir B. Kerverziou : 10 l. — Dizano : 10 l. — An Dim. O. Chevillotte : 50 l. — An Ao. Y. Naour : 15 l. — An Ao. Renan : 5 l. — An Ao. P. Laurent : 200 l. — An Ao. J. Le Bec : 10 l. — An Ao. Rouault : 13 l. — An Ao. hag an It. Debauvais : 10 l. — An Ao. R. Le Roux : 20 l. — An Dim. Dubuisson : 20 l. — An Ao. R. Aodig : 20 l. — An Ao. J. Le Gars : 20 l. — An Ao. F. Vallée : 4 l. — en holl : 663 l.

Levriou kaset : d'an Ao. Guyader, Enez Sun : 20 l. — En ano an Dim. Merret, Karanteg : 5 l. — D'an Dim. Dubuisson, Ar C'hastell-Neve : 50 « Kenteliou war ar Labour-Douar ». — en holl : 25 l.

Chom a ra er c'hef : 1.056 lur 80.

# " GWALARN " ha " KANNADIG GWALARN "

GWALARN. — Eun niverenn bep miz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 30 lur (broiou estren : 35 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 22 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

KANNADIG GWALARN. — Stag ouz « Gwalarn ». Eun niverenn bep daou viz. Priz ar c'houmanant-bloaz : 15 lur (broiou estren : 20 lur). Pep koumananter nevez, en eur baea priz e goumanant, a c'hall kaout evit netra 12 luriad levriou da zibab e-mesk levriou ha niverennou koz « Gwalarn ».

LIESSKRIVADURIOU GWALARN. — Follennou, liesskrivet, warno labouriou a zeskadurez diwar-benn ar brezoneg hag ar yezou keltiek. Embannet:

*Teñzor ar Gwenedeg*, gant Roparz Hemon (diviet)

Emeur oc'h embann :

*Geriadurig gallek-brezonek an Troiou-Lavar poblel*, gant Roparz Hemon (embannet betek al lizerenn « R »). Ar follennou embannet betek-hen a zo diviet. Bez' e tleer rakprena : 10 lur ar 5 kaier (10 follenn e pep kaier, talvoudegez 20 pajenn moulet).

LEVRIOU DIWEZA. — *Mentoniez*, gant C. L. Kerjean. Priz : 12 lur.

E gwerz e ti «Gwalarn » : *Geotenn ar Werc'hez*, gant J. Riou, mouladur kaer. Prix : 30 lur (al levrmañ n'eo ket embannet gant « Gwalarn »).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest — *Ar Merour* : Y. Drézen

**Priz : 16 real**

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest